


# LES

# QUATRE FILS AYMON

MYSTÈRE BRETON

*en Une Journée et Cinq Actes*



MORLAIX

IMPRIMERIE F. HAMON, RUE DE BREST, 19

—

1900




# Arvest Kentan

## Eur Zâl e palœz ar Roue Frans Charlemagn

### PENNAD KENTAN

*Charlemagn, Emon, Renod, Richard, Guichard, alard, eur floc'hik*

**Charlemagn** (azect en eur gador vrec'h)

Nan, biskoaz, duk Emon, en urz ar varc'heïen
Na zigemeriz tud ken zonn hag ho mibien :
Vit Renod, da genta, me gred a saw dispar
Etouez an holl wazed a doll troad war douar ;
Ha te, Richard, me wel daoulagad en da benn
A lakaï da grenan kalz a enebourien ;
C'houi, Guichard hag alard, a vezo harpou mad
Deuz an tu ma skofoc'h ekreïz tân an argad.
Rak-se, gant levenez a trid poull va c'halon
O welet ac'hanoc'h tud krenv ha dispouron.
Ar greden stard am euz, mar teu ken a vrezel,
A kavin deuz ho perz zikour vad ha skoazel.

**Renod**

Bezit, aotro Roue, dinec'h war gement-se :
Ni valeo atao dre hent ar wirione.

*An tri all* (*a unan*)

Ni warant kement all, hag hen tou war hon le.

**Charlemagn**

Marteze, ziouaz d'emp ! tigweo hep dale
Digare, koulz d'ho tad evel d'ec'h ho pevar,
Da zifenn ho Roue gwelloc'h vit dre lavar :
Trubuillet eo va fenn gant meur a zonj teval,
Meur a dra a welan zo stumet da dreï fall.
Kaër am euz, va c'halon n'ehan da c'huanât :
Evit bean Roue, c'harz ket da vean tad.
Hogen, na fell ket d'in dre gomzou c'hwervente,
Drouk-liva eun devez sort d'an hini hirie.
Floc'hik, kerc'h d'emp aman peb a c'hanafad mez,
Ma kasfomp, evit c'hoaz, ar velconi e maëz.

**Ar Floc'hik**

Servijet a vefoc'h dustu, aotro Roue.
(Distreï ra kerkent, gant c'houec'h gweren leun war eur plad)

**Charlemagn** (o sevel he hini).

Iec'hedou, marc'heïen ! ra plijo gant Doue
Pellat ouzimp daouarn pounner an Tonkadur !

# Premier Acte

Une salle au palais du Roi de France, Charlemagne

## PREMIÈRE SCÈNE

*Charlemagne, Aymon, Renaud, Richard, Guichard, Alard, un page.*

**Charlemage,** (assis dans un fauteuil).

Non, jamais, duc Aymon, dans l'ordre de la chevalerie
Je ne reçus d'hommes aussi fièrement campés que vos fils :
Renaud, tout le premier, me paraît s'élever hors pair
Entre tous les hommes dont le pied foule le sol ;
Et toi, Richard, je te vois des yeux dans la tête
Qui feront trembler beaucoup d'ennemis ;
Vous, Guichard et Alard, serez de vaillants soutiens
Pour ceux que défendront vos coups dans le feu du combat.
Aussi, mon cœur tressaille d'allégresse
A vous voir gens robustes et intrépides.
J'ai le ferme espoir, s'il survient encore une guerre,
De trouver en vous bonne aide et appui.

**Renaud**

Soyez, seigneur roi, sans inquiétude sur ce point ;
Nous suivrons toujours le chemin du bon droit.

*Les trois autres* (*ensemble*)

Nous faisons la même promesse, sous la foi du serment,

**Charlemagne**

Peut-être, hélas ! Se produira-t-il sans tarder
Une occasion, pour votre père comme pour vous quatre
De défendre votre roi, mieux que par des paroles :
J'ai l'esprit troublé par plus d'une idée noire,
Plus d'un projet m'a l'air de prendre fâcheuse tournure.
J'ai beau faire, mon cœur ne cesse de soupirer :
Pour être roi, l'on n'en est pas moins père.
Mais, je ne veux pas, par des paroles d'amertune,
Attrister un beau jour comme celui-ci.
Page, apporte à chacun de nous une coupe d'hydromel,
Que nous écartions, pour le moment, la tristesse.

**Le Page**

Vous serez servi immédiatement, Seigneur roi.
(Il revient aussitôt, avec six verres pleins sur un plateau)

**Charlemagne** (levant son verre)

A vos santés, Chevaliers ! plaise à Dieu
D'éloigner de nous les lourdes mains de la Destinée !

**Ho femp** (a-unan, o sevel ho gwer).

Buez hir d'hon Roue, kwit a zisplijadur !

(Eva reont)

## EIL PENNAD

*Ar memez re Oger-Danoa, Richard-normandi Ganelon ha Foukes-Morilion ouspenn.*

(An daou-man, en eur antreal, a bleg izel ho fennou dirag ar Roue).

**Charlemagn**

Deiz mad d'ech, aotronez ! ha penaoz eman kont ?
Penaoz eo bet an dro ganec'h en Egremont ?
Ha perak na man ket aze va mab Lohier ?

**Ganelon**

Allaz ! aotro Roue, fall eo ar c'heleïer :
Gwelloc'h vijé ganemp hon daou bean maro
Eget digas aman eur c'hannad ken garo.

**Charlemagn**

Lakat a rit va gwâd da iena gant ar spont.
Pelec'h eman va mab ? hastit buhan respont.

**Foukez-Morillon**

Erru eo wa hon lerc'h, mœs en petore stat !
Gwall griz eo hen rentan vel-se dirak he dâd.

**Charlemagn**

N'eo ket gwir, evel kent vê bet va mab glazet ?

**Ganelon**

Gwasoc'h eo c'hoaz, aotro Roue : bet eo lazet.

**Charlemagn** (o sevel a daol)

Lazet ! lazet va mab ! ha piou eo ar muntrer,
Ar loen gwez neuz skoet va mabik kêz Lohier ?
Piou eo ? nag a kuzfé e gweled an douar,
Hennez a c'houzanvo ar bec'h deuz va c'hounnar.

**Foukez**

Muntrer ar prinz Lohier, eo Beuvet hec'h unan :
Ho mab, red hen anzaw, oa bet eun tamm buhan
Da zevel uhelik he vouez e ty Beuvet.
Heman a nac'haz krenn renkout d'ec'h sort ebet,
Lohier hen gourdrouzaz dre gomzou rust ha têr ;
Eur zoudard, kemennet da gregi en Lohier,
A oa ledet ganthan maro war an dachen,
Ha sethu ganemp holl kerkent an obaden.
Deuz kement all a dud na stourmchomp ket a bell ;
Ar prinz Lohier bakaz ar c'henta taol marvel,
Toullet gand dir Beuvet he gorf paour treuz-didreuz ;
Ha ni, peurgounnaret 'rak eun hevelep reuz,
Prest da reï hon bue 'vit paëa he varo,

**Tous les cinq** (d'une voix, en levant leurs verres)
Longue vie à notre roi, exempte de tout déplaisir !
(Ils boivent)

## DEUXIÈME SCÈNE

*Les mêmes, Ogier le Danois, Richard de Normandie, Ganelon et Fouques de Morillon, en plus.*

(Ces deux derniers, en entrant, s'inclinent profondément devant le Roi).

**Charlemagne**

Bonjour à vous, Seigneurs ! Comment vont les affaires ?
Comment s'est accompli votre voyage à Aigremont,
Et pourquoi mon fils Lohier n'est-il pas là ?

**Ganelon**

Hélas ! seigneur roi, les nouvelles sont mauvaises :
Mieux vaudrait pour nous deux être morts
Que d'apporter ici un aussi cruel message.

**Charlemagne**

Vous me faites glacer le sang d'épouvante.
Où est mon fils ? Hâtez-vous de me répondre.

**Fouques de Morillon**

Il arrive après nous, mais en quel état !
Il est bien dur de le ramener ainsi à son père.

**Charlemagne**

Ce n'est pas vrai, du moins, que mon fils ait été blessé ?

**Ganelon**

C'est pire encore, seigneur roi : il a été tué.

**Charlemagne** (se levant brusquement)

Tué ! mon fils tué ! Et qui est le meurtrier,
La bête féroce qui a frappé mon pauvre fils Lohier ?
Qui est-ce ? se cachât-il au fond de la terre,
Celui-là sentira le poids de mon courroux.

**Fouques**

Le meurtrier du prince Lohier, c'est Beuvet lui-même ;
Votre fils, il faut l'avouer, avait montré quelque vivacité
En élevant un peu haut la voix chez Beuvet.
Ce dernier nia carrément vous rien devoir,
Lohier le menaça en termes rudes et violents ;
Un soldat, ayant reçu l'ordre de mettre la main sur Lohier,
Fut par lui étendu mort sur le carreau,
Et aussitôt entre nous la mêlée devint générale.
Contre tant d'hommes notre résistance ne fut pas longue :
Le prince Lohier reçut le premier coup mortel,
Traversé d'outre en outre, l'infortuné ! par le fer de Beuvet ;
Et nous, transportés de colère devant ce malheur,
Prêts à donner notre vie pour venger sa mort,

Ho zalc'haz eur pennad, na oant tamm re faro.
Hogen, war an divez, kresket c'hoaz ho niver,
Ha lazet d'emp hon daou nerzusa ekuyer,
A renkchomp diraze disken hon c'hleizeïer :
« Mar peuz, eme Beuvet, c'hoant da vont beo d'ar ger,
« Touet marvelamant ho pevar war ho le,
« A Kasfoc'h archedet korf he vab d'ar Roue ! »
Hag evel-se, ziouaz ! 'n hini 'm omp distroët.

**Ar Floc'hik**

Erru daou ekuyer, ha gant-he eun arched.

## TREDE PENNAD

*Ar memez re, daou ekuyer gant an arched.*

(Ar re-man a boz an arched war an theatr).

**Charlemagn** (e taoulina etal an arched).

Gwall galed oun tizet ganec'h, ô va Doue !
Na petra talvez d'in kaout kurunen Roue,
Tensoriou burzuduz, tud dre gant-villierou,
Mar kwez war va gourre ar brasa gwalleuriou ?
Eürusoc'h evit-hon ar paour a vale noaz.
Mar vijen ket roue, va mab a oa beo c'hoaz.
Oh ! pardoun d'in, Lohier, va fotr muia karet,
Mar 'm oun bét kiriek d'id da vervel ken abred,
Ha da vean falc'het e kreïz da iaouankiz.
Hogen, da varo te vo paëet uhel briz :
(zevel a ra).
Ia, dre da gorf lazet, dre da vue berraët,
Dre ar c'heuz braz am euz d'ar pec'het am oa graët
An deiz 'm'oa da gaset plomm en genou ar bleïz,
Dre ar c'hleze pounner skour euz va c'hoste kleïz,
M'en tou dirak Doue, da varo te, Lohier,
A gousto ker prestik da Veuvet, da vuntrer !
Breman, tadou a Frans, baronet, marc'heïen,
Am euz fianz da gaout hoc'h armou d'am zouten.

**Oger-Danoa**

Hon zoudarded ha ni zo prest da vont en hent.

**An holl** nemed Emon hag he vibien

Komzit, aotro Roue : ni valeo Kerkent.

**Charlemagn**

Ha c'houi, potred Emon, na lavarit netra ?
C'hoant 'm efê koulskoude d'anavezout petra
Zonjit war gement-man ?

**Emon**

Fe dre lorc'h ha dre zroug
Va breur an euz jachet eur gwall vec'h war he c houg
Ha me na glaskin zur, kammed. hen didamal.

Nous tinmes quelque temps leur fierté en échec.
Mais, à la fin, leur nombre s'étant encore accru,
Et ayant perdu nos deux plus valeureux écuyers,
Nous dûmes devant eux abaisser nos glaives :
« Si vous tenez, dit Beuvet, à rentrer vivants chez vous,
« Engagez-vous tous les quatre, par un serment redoutable,
« A porter au roi le cercueil contenant le corps de son fils ! »
Et c'est ainsi, hélas ! que notre retour s'est effectué.

**Le Page**

Voici deux écuyers, porteurs d'un cercueil.

## TROISIÈME SCÈNE

*Les mêmes, deux ecuyers avec un cercueil*
(Ceux-ci déposent leur fardeau sur la scène).

**Charlemagne** (s'agenouillant près du cercueil)

Vous me frappez bien cruellement, ô mon Dieu !
Et que me sert de posséder une couronne royale,
De merveilleux trésors, des hommes par centaines de mille,
Pour que les plus grandes infortunes fondent sur moi ?
Plus heureux que moi le pauvre dans sa nudité :
Si je n'étais pas roi, mon fils vivrait encore.
Oh ! pardonne, Lohier, mon enfant le plus cher,
Si c'est par ma faute que tu meurs si prématurément,
Et que tu as été fauché au milieu de ta jeunesse.
Mais ta mort, à toi, sera chèrement payée :
(Il se lève)
Oui, par ton assassinat, par ton avenir brisé,
Par mon profond regret du crime que je commis
Le jour où je t'envoyai tout droit à ta perte, (1)
Par la lourde épée qui pend à mon côté gauche,
Je le jure devant Dieu, ton meurtre à toi, Lohier,
Va bientôt coûter cher à Beuvet, ton assassin !
Et maintenant, pairs de France, barons et chevaliers,
J'espère pouvoir compter sur l'appui de vos armes.

**Ogier Le Danois**

Nos soldats et nous, ne demandons qu'à partir.

**Tous** (sauf Aymon et ses fils)

Parlez, seigneur roi : nous marcherons aussitôt.

**Charlemagne**

Et vous, la famille d'Aymon, vous gardez le silence ?
Je serais bien aise, cependant, de savoir ce que
Vous pensez de tout ceci ?

**Aymon**

Ma foi ! par orgueil et méchanceté,
Mon frère s'est attiré une lourde charge sur les épaules,
Et certes, je ne chercherai nullement à le disculper.

---

(1) Mot à mot : « Dans la gueule du loup ».

**Renod**

Va Roue ha va zàd, selaouit eun tammall :
Mar vijê ket ar Prinz, Doue d'hen pardonno,
Bet re vuham ' n he gomz hag en he obéro,
' vijé skoët biskoaz gant dir va eont Beuvet.

**Charlemagn**

Zouezuz eo, Renod, pegeït an euz bevet
Da c'hrad vad em c'henver ; mœs, hep da zikour te,
M'hen tou, abarz ma vo kuzet an heol fete,
Va merzer paour Lohier vo gwerzet ker he wâd.
Kê te, Oger-Danoa, kas ganid eur strollad,
Ha lak primm ar seziz dirak kastel Beuvet.

**Oger-Danoa**

Hag a vo graët, aotro Roue. heb dale ' bet.

Oger ia kwit

**Charlemagn**

Pep-hini ar re-all a c'haï, hervez he c'hoant,
Pe d'ar gêr, pe d'ar stourm, pe d'an interramant ;
Rak bremazonn a vo, gant ar brasa lidou,
Douget va mab henan da wele hon zadou

(Charlemagn ia maëz, gant he dud)

## PEVARE PENNAD

*Emon hag he vibien*

**Emon**

Sethu me, bugale, nec'het petra d'ober :
Mar zikouromp Beuvet, deuz perz an Impalaër
A tennomp fachiri ; mar harpomp ar Roue,
Tisprizomp mouez ar gwâd hag hini ' r garante.

**Renod**

Me ' vad, na welan ket vê peadra da chom
Etre daou benn va zonj : va eontr an euz ezom
Deuz va brec'h, ha kaout sur raï va brec'h d'hen difenn.

**Emon**

Komz a rit, va fotr kêz, evel eun den dibenn :
Petra ! n'out ket marc'hek eun heur zo 'med a boan,
Hag az out prest kerkent da deurel dîr ha tàn
War ' roue ' neuz graët d'id eun hevelep henor !
Pelec'h man da galon ? pelec'h man da envor ?

**Renod**

Va c'halon lavar d'in eo Beuvet euz va gwâd.

**Emon**

Da envor lavar d'id, eur Roue zo eun tâd,
Ha me lavar ouspenn, mar zentit euz va ger,
A c'haffomp holl didrouz ha dizeblant d'ar gêr,
Kwit da derri lêzen na gourc'hemenn ebet.

**Renaud**

Mon roi et mon père, écoutez une autre observation:
Si le prince, que Dieu pardonne ! n'avait été
Trop prompt en ses paroles comme en ses actes,
Il n'eût jamais reçu un coup d'épée de mon oncle Beuvet.

**Charlemagne**

C'est merveille de voir, Renaud, combien de temps ont duré
Tes bonnes dispositions envers moi ; mais, sans ton aide,
Je le jure, avant que soit couché le soleil de ce jour,
Le sang de mon pauvre martyr Lohier sera vendu cher,
Toi, Ogier le Danois, va, emmène une armée,
Et mets promptement le siège devant le castel de Beuvet,

**Ogier Le Danois**

Ce sera fait, Seigneur Roi, sans nul retard.

(Ogier s'en va)

**Charlemagne**

Chacun de vous autres se rendra, à son gré,
Ou chez lui, ou au combat, ou aux funérailles ;
Car on va tout à l'heure, en grande pompe,
Porter mon fils aîné au lit de repos de nos pères.

(Charlemagne sort, avec sa suite)

## QUATRIÈME SCÈNE

*Aymon et ses fils*

**Aymon**

Me voici, mes enfants, embarrassé sur le parti à prendre
Si nous secourons Beuvet, de la part de l'Empereur
Nous nous attirons de l'inimitié; si nous aidons le Roi,
Nous méprisons la voix du sang et celle de l'affection.

**Renaud**

Pour moi, je ne vois pas qu'il y ait lieu de m'arrêter
A des tergiversations ; mon oncle a besoin
De mon bras, l'appui de mon bras lui est sûrement acquis

**Aymon**

Tu parles mon pauvre garçon, comme un écervelé:
Eh quoi ! tu n'es chevalier que depuis une heure à peine,
Et tu te disposes déjà à lancer le fer et la flamme
Sur le roi qui t'a fait un semblable honneur !
Où donc est ton cœur? où donc est ta mémoire ?

**Renaud**

Mon cœur me dit que Beuvet est de mon sang.

**Aymon**

Ta mémoire te dit qu'un Roi est un père,
Et moi j'ajoute que, si vous m'obéissez,
Nous nous en retournerons sans bruit, sans affectation,
De manière à n'enfreindre aucune loi ni commandement.

**Richard**

D'ec'houi tleomp, va zâd, peb doujanz ha respet,
Ha mad eo hoc'h ali da gement a zo fur :
Vit c'hoaz na welomp ket en tu da dreï hon stur,
Gortozomp an amzer dont d'hon sklerijenna.

**Guichard hag Alard**

Ia, gwell eo mont d'ar gêr : neuze da vihana
A welfomp war hon poez o tispak ar guden.

**Renod**

Red eo d'ar bempet maïl mont da c'heul ar chaden.
Kwit ho femp

## PEMPED PENNAD

*Charlemagn, Salomon, Breïz, Foukez, Grifon, Ganelon*

**Charlemagn**

Pegen frank eo breman va falœz d'am glac'har,
P'az eo kollet va mab e gweled an douar !
Dre holl man deuz va c'hêul he zremm paour dislivet.
Hogen, pe zonjan, daoust pelec'h eo tremenet
Emon hag he vibien ? Tamm ebet n'ho gweliz
Er veired nag aman, e maëz nag en illiz.

**Salomon-Breïz**

Me gred, aotro Roue, int distroët d'ar gêr.

**Charlemagn**

Ha kredi rafent trëi gant Beuvet ar muntrer ?
Mar vê gwir kement-se, me anvez eur gentel
Ho zisko d'ober faë warnhon ha va tra vi baniel !
Mœs sethu eur c'harmad.

## C'HOUEC'HVED PENNAD

*Ar memeus re, Richard-Normandi ouspen*

**Richard-Normandi** (o plegan he benn.)
Deiz mad d'ec'h, va roue !

**Charlemagn**

Ha d'id, Richard ! Gwelomp, petra zo a neve ?

**Richard-Normandi**

Fe 'vad, aotro Roue, bet eo tomm ar c'hoari,
E kichen Egremont, etre Beuvet ha ni :
Zikouret gant Gérard ha Nanteïl, he vreudeur,
An euz stourmet ouzimp epad ouspenn teir heur,
Lazet d'emp kalz a dud, ha, pa ' neuz gant an noz
Renket peb brezelour en em denn da repos,
Pa oa dispartiet he dud dimeuz hon re
A weljomp na oamp tamm barrek war he c'hourre.
Tra ma oamp o tastum korfou hon mignoned,

**Richard**

Nous vous devons, mon père, soumission et respect,
Et votre avis doit être approuvé par tout homme de sens :
Pour le moment, nous ne voyons sur quel point nous diriger,
Attendons que la lumière se fasse avec le temps.

**Guichard et Alard**

Oui, mieux vaut nous en retourner: alors, du moins,
Nous verrons de sang-froid se dévider l'écheveau.

**Renaud**

Il faut bien que le cinquième anneau suive la chaîne.
(Ils s'en vont tous les cinq)

## CINQUIÈME SCÈNE

*Charlemagne, Salomon de Bretagne, Fouques, Grifon, Ganelon*

**Charlemagne**

Comme ce palais semble grand à ma douleur, maintenant
Que mon fils est perdu au fond de la terre !
Partout vient me suivre sa pauvre face décolorée.
Mais quand j'y songe, où donc sont passés
Aymon et ses fils ? Je ne les ai nullement vus
Au cimetière ni ici, au dehors ni à l'église.

**Salomon de Bretagne**

Je pense, Seigneur Roi, qu'ils sont rentrés chez eux.

**Charlemagne**

Oseraient-ils prendre le parti du meurtrier Beuvet ?
Si c'était vrai je connais une leçon
Qui leur apprendrait à faire fi de moi et de ma bannière !
Mais voici un message.

## SIXIÈME SCÈNE

*Les mêmes, Richard de Normandie en plus*

**Richard de Normandie** (s'inclinant)

Bonjour à vous mon roi !

**Charlemagne**

A toi aussi, Richard ! Voyons, qu'y a-t-il de nouveau ?

**Richard de Normandie**

Par ma foi, Seigneur Roi, l'engagement a été chaud,
Auprès d'Aigremont, entre Beuvet et nous :
Secouru par Gérard et Nanteuil, ses frères,
Il nous a combattus pendant plus de trois heures,
Nous a tué beaucoup de monde, et, quand la nuit
Força chaque guerrier à aller prendre du repos.
Quand furent séparés ses gens d'avec les nôtres,
Nous reconnûmes n'avoir pas sur lui le moindre avantage.
Pendant que nous rassemblions les cadavres de nos amis,

A teuaz d'hon bete daou zen a berz Beuvet,
Da lavaret oa prest da bléga d'ar roue,
' Nevoa keuz braz dirak an dud, dirag Doue,
Da bez a oa erru, ha, vit he binijen,
A rajé kement tra pijé c'hoant da c'houlen.
Gant ar c'hevridi-ze ' n hini ' m oun deut aman.

**Charlemagn**

Zonjet a t'euz, Richard, a c'haljenn-me tennan
Euz gweled va c'halon griou ar garante,
Benn ober gant Beuvet ar peuc'h ken buhan-ze ?
War digare ' n euz d'in lazet forz soudardet,
Laket eun torfed all war he genta torfed,
.Me renko ankounac'h maro va mab Lohier ?
Nan, na gredez ket se, n'oun ket prest d'hen ober,

**Salomon-Breïz**

Selaouit, va roue, eur gomzik diganin ;
N'eo ket Beuvet nag he dorfed a zifennin,
Me gaozeo hebken a du gant ho prud vad.
Daoust petra c'honefoc'h goude skuill sterriou gwad ?
Nag a laz femp Beuvet, Lohier na vevo ken,
Ha c'houi gresko bepred ho poan hag hoc'h aknen.
Perag na c'heulfec'h ket skwer Jezuz, mab Doue ?
Pardouni eo kaëran galloud 'n euz eur roue.
Teurvezit pardouni eta : dirak an dud
Vo meulet hoc'h hano, ha peurwellaët ho prud,
Hag er bed-all ho mab, dirak Trôn ar Barner,
A gavo ar pardoun po roët d'he vuntrer !

**Charlemagn**

Te, Salomon, a gomz atao vel eur Breïzad,
Gant eur galon dener ha dre aliou mad,
Ar pez a lak dreïst holl ac'hanon d'az selaou,
Eo 'm euz aoun er bed-all martezê rafen gaou
Euz va mabik barnet gant Mestr ar rouane.
Pardouni rin eta Beuvet en gwirione,
Gant ma teuïo aman hec'h unan, heb dale,
Da renta d'in, hommaj neve-flamm war e le,
Hag a tigaso d'in war dro gwell-Yan-Even,
Daou c'hant den armet mad d'am c'heul ha d'am zifenn.
Kê adarre, Richard, hag hast timad da vont
Da gelenn kement-se d'an Duk a Egremont.

**Richard-Normandi**

Me gred, aotro Roue, na vo ket hir va zro :
Beuvet a dle bean lusket war hen hon bro.
Richard a c'ha kwit).

**Charlemagne**

Ouspen-ze, am euz c'hoant ive, duk Salomon,
Da gas ac'hanout-te bete kastel Emon,
Vit digemen d'ean ar pez zo erruet,

Nous reçumes la visite de deux envoyés de Beuvet,
Disant qu'il était disposé à se soumettre au Roi,
Qu'il regrettait vivement devant les hommes, devant Dieu,
Ce qui s'était produit, et que pour sa punition,
Il ferait tout ce qu'il vous plairait exiger.
Telle est la mission qui m'amène.

**Charlemagne**

As-tu donc cru, Richard, que je pourrais arracher
Du fond de mon cœur les racines de l'amour,
Pour conclure si promptement la paix avec Beuvet ?
Sous prétexte qu'il m'a tué beaucoup de soldats,
Qu'il a ajouté un nouveau crime à son premier,
Il faudra que j'oublie le meurtre de mon fils Lohier.
Non, ne crois pas cela, je n'y suis nullement disposé.

**Salomon de Bretagne**

Ecoutez, mon roi, un petit mot de ma part ;
Ce n'est ni Bèuvet ni son forfait que je défendrait,
Je ne plaiderai qu'en faveur de votre bon renom,
Que gagnerez-vous en faisant couler des fleuves de sang ?
Tuerions-nous Beuvet, Lohier ne vivra plus,
Et vous verrez croître encore votre peine et votre douleur.
Pourquoi ne pas suivre l'exemple de Jésus, fils de Dieu ?
Le pouvoir de pardonner est le plus bel attribut d'un roi.
Daignez donc pardonner : devant les hommes,
Votre nom sera loué, votre réputation encore grandie,
Et là-haut votre fils, devant le Trône du Juge,
Trouvera le pardon octroyé par vous à son meurtrier!

**Charlemagne**

Toi, Salomon, tu parles toujours comme un Breton,
Avec un cœur tendre et de sages avis.
Ce qui m'engage surtout à t'écouter,
C'est que je crains de nuire peut-être, dans l'autre monde,
A mon enfant jugé par le Maître des Rois.
Je pardonnerai donc Beuvet en toute sincérité,
Pourvu qu'il vienne ici seul, sans retard,
Me renouveler son hommage, sous la foi du serment,
Et qu'il m'envoie, vers la Saint-Jean de Juin,
Deux cents hommes bien armés pour me suivre et me défendre.
Retourne, Richard, en toute hâte,
Porter cette nouvelle au duc d'Aigremont.

**Richard de Normandie**

Je crois, Seigneur Roi, que ma course ne sera pas longue :
Beuvet doit s'être avancé sur la route de notre pays.
(Richard s'éloigne)

**Charlemagne**

De plus, je désire aussi, duc Salomon,
T'envoyer jusqu'au castel d'Aymon,
Lui faire part des derniers évènements,

Hag hen pedi da zont assemblez gant Beuvet :
Eun devez kaër a vo, pa vimp holl unanet,
N'ouffê bean gwelet gant re a vignoned.

**Salomon-Breiz**

Mont a rin, va roue : pa man ho polonte,
Emon hag he vibien a deuïo d'ho pete.

(Salomon kwit).

## SEIZVED PENNAD

*Ar memez re, nemed Salomon ha Richard-Normandi*

**Foukez-Morillon**

O roue gallouduz, aotreet ac'hanon,
Ma lârin d'ech ar pez a zao war va c'halon.
Va ziskouarn, me gred, a n'hini 'n euz drouk-klêvet
A teuï breman-zouden aman an duk Beuvet
Da gomz, vel pâr euz pâr, ganec'houi, va Roue,
Michanz, ar prinz iaouank a zo dirak Doue,
Pa welo en ho torn dorn ru-gwâd he lazer,
A c'houlenno venjanz digant ar gwir Barner.
Daoust ha kurun an nênv a viro da gwean,
Pa vo ar vuntrerez o ren bars ar bed-man,
Ar zujidi krenvoc'h evit ar Rouane,
Hag ar gaou penn-da-benn trec'h war ar wirione ?
Mar prizet, va roue, selaou euz va c'homjou,
An den-ze deui biken en tu-man d'ho treujou.

**Charlemagn**

Da guzuliou, Foukez, erru re diveadd :
Roët am euz va ger ; pa n'oun ket eur gaouïad,
Ar pez zo lavaret, n'allan ken dizober,
Ha Beuvet em falœz a zeuïo tre emberr.

**Foukez**

Mad ! dirak ho mennoz me renk plega va fenn.
Vel kent, aotro Roue, na zonjït ket difenn
Euz mignoned ho mab 'n em glêvèt etrezê
Evit reï eur gentel paduz d'ar muntrer-ze ?

**Charlemagn**

Na lâran ket : klêvet oc'h euz va zonj distag ;
Breman, karfenn kemer eun tamm diskwiz bennag.

(Charlemagn a c'ha kwit).

## EIZVED PENNAD

*Foukez, Ganelon, Grifon,*

**Foukez**

A daol zur, aotronez, mar teu Beuvet aman,
Ni vo tud disprizet ebars ar palez-man.

Et le prier de se rendre ici en même temps que Beuvet ;
Ce sera un beau jour, celui où nous serons tous unis,
Et il ne saurait y avoir trop d'amis pour témoins.

**Salomon de Bretagne**

Je m'y rendrai, mon roi ; puisque vous l'ordonnez,
Aymon et ses fils viendront jusqu'à vous.

(Salomon s'en va)

## SEPTIÈME SCÈNE

*Les mêmes, moins Salamon et Richard de Normandie*

**Fouques de Morillon**

O roi puissant, permettez-moi
De vous dire ce que mon cœur ne peut plus contenir.
Ce sont mes oreilles, sans doute, qui ont mal entendu,
Quand elles m'ont dit que toute à l'heure le duc Beuvet viendra ici,
Traiter, comme d'égal à égal, avec vous mon Roi.
J'aime a croire que le jeune Prince qui est devant Dieu,
Quand il verra dans votre main la main rouge de sang de son
Criera vengeance vers le grand Justicier. [meurtrier,
La foudre du Ciel pourra-t-elle ne pas tomber,
Quand l'homicide règnera en ce monde,
Quand les sujets seront plus forts que les rois,
Et le mensonge, sur toute la ligne, vainqueur de la vérité ?
Si vous daignez, mon roi, écouter mesparoles,
Cet homme-là ne franchira jamais votre seuil.

**Charlemagne**

Tes conseils, Fouques, arrivent trop tard :
J'ai donné ma parole ; n'étant pas un menteur,
Je ne puis revenir sur ce que j'ai dit,
Et Beuvet entrera bientôt en mon palais.

**Fouques**

Eh bien ! devant votre décision je n'ai qu'à m'incliner,
Pourtant, Seigneur Roi, vous n'entendez pas défendre,
Aux amis de votre fils de se concerter entre eux
Pour donner une leçon durable à cet assassin ?

**Charlemagne**

Ce n'est pas ce que je dis : vous avez entendu nettement
[ma pensée ;
Maintenant, je désirerais prendre quelque repos.

(Charlemagne s'en va).

## HUITIÈME SCÈNE

*Fouques, Ganelon, Grifon*

**Fouques**

Assurément, Seigneurs, si Beuvet vient ici,
Nous serons des gens méprisés dans ce palais.

**Grifon**

Gwir a lârez ; hogen, vimp ket diod awalc'h,
D'hen lezel da dremen aze hep eun taol gwalc'h.

**Ganelon**

Gortozomp unean ; prestik ac'h erruo.
Mar gallan, va c'hleze gant he wad a ruo.

**Grifon**

Biou aman renk tremen araog gwel't ar Roue ;
Mar gomp tud kalonek, c'haï tre bete Doue,

**Foukez**

Ha Charlez a vo stad ennhan, kaout an dizamm
Dimeuz ar sort lampon, kwit a boan nag a vlamm ;
Rak skler a oa intent pez na lavare ket :
C'hoant hen gwelet maro heb bean tamm mesket,

**Grifon**

Tostat a ra : me glew 'tigeri ar perzier ;
Dalc'homp lagad digor, ha bec'h d'hon c'lezeïer,

## NAOVED PENNAD

*Ar memez re, Beuvet ouspenn*

**Ganelon**

Ac'hanta, boëd ar groug ?

**Grifon**

Deut out, loen an ifern ?
Eun dro bennag er pech vê tapet ar c'hoz lern.

**Beuvet**

Pechou 'n hini stigner breman ty Charlemagn ?
Traïtourez, gave d'in, vije ket 'med er Spagn.
Ha na c'heuz ket a vez, tri vrezelour nerzuz,
Vit laza eun den koz renkout monet dre guz ?

**Foukez**

Na oa ket gwasoc'h mez d'id-te, den digalon,
Laza ar prinz Lohier, ken eon ha ken gwirion,
Hag eneb d'emp hon seïz, goude oamp en da dy,
Dispak ouspenn ugent kleze da argadi ?

**Beuvet**

Ni oa da vihana stourmerien dizolo.

**Ganelon**

N'euz torz : te a baëo d'emp hon zroïou gollo.

**Beuvet**

Na gredit ket, ervad, a spontan 'rak tri laër :
Daoust d'am zri-ugent vloaz, me werzo ker va ler,
Ha, mar vije deuz va harpa Renod, va niz,
Ha Moji, va mab, c'houi redfe primm war ho kiz.

**Grifon**

Tu dis vrai ; mais, nous ne serons pas assez bêtes
Pour le laisser passer là sans un nettoyage.

**Ganelon**

Attendons-le ; il arrivera bientôt
Si je puis, mon glaive sera rougi de son sang.

**Grifon**

C'est ici qu'il doit passer avant de voir le roi ;
Si nous sommes gens de cœur, il ira jusqu'à Dieu.

**Fouques**

Et Charles se réjouira d'être débarrassé
D'un tel scélérat, sans peine ni blâme ;
Car il donnait clairement à entendre ce qu'il ne disait pas
Le désir de le voir mort, sans y avoir été pour rien.

**Grifon**

Il approche : j'entends les portes s'ouvrir,
Tenons l'œil ouvert, et utilisons nos épées.

## NEUVIÈME SCÈNE

*Les mêmes, Beuvet de plus*

**Ganelon**

Eh bien, gibier de potence ?

**Grifon**

Tu arrives, bête infernale ?
Une fois ou l'autre, les vieux renards sont pris au piège.

**Beuvet**

Ce sont des pièges que l'on tend désormais chez Charlemagne ?
Je croyais que l'Espagne avait le monopole de la trahison,
N'est-il pas honteux pour vous, trois guerriers vigoureux,
Qu'il vous faille vous embusquer pour tuer un vieillard ?

**Fouques**

N'était-ce pas plus honteux de ta part, homme sans cœur,
De tuer le prince Lohier, si droit et si loyal,
Et contre nous sept, en ta propre maison,
De dégaîner plus de vingt glaives pour combattre ?

**Beuvet**

Nous, du moins, nous combattions à découvert

**Ganelon**

Peu importe : tu nous paieras nos vaines démarches.

**Beuvet**

Ne croyez pas, cependant, que j'aie peur de trois bandits :
Malgré mes soixante ans, je vendrai chèrement ma vie,
Et, si j'avais pour me défendre Renaud, mon neveu,
Et Moji, mon fils, vous détaleriez rapiedment.

**Grifon**

Dao d'ar fougeer koz !

**Foukez**

He deod a zo gwall vâd :
Gwelomp hag hen vo koulz he vrec'h hag he lagad

**Beuvet**

N'eo keť e fougeal oun-me breman, potred,
Mœs e sonjal mervel evel ma-z-eo dleet.
(En emgann a reont)

**Ganelon**

Mad ! prestik a kavi da gont !

**Grifon**

Dâl 'ta, loen koz :
Evit mont d'ar bed-all seth' aze va bennoz !
(Skeï a ra Beuvet marvelamant)

**Beuvet**

Tizet oun dar maro ! Pardounit, va Doue,
Hag euz va ene paour teurveït kemer true !

**Foukez**

Graët an taol ! Diganid 'n euz paket eur flipad ;
Tec'homp ac'hann, lezomp Beuvet da 'n em lipad.

**Beuvet** ha kwit

Ia, tec'het, lazerien : Doue 'n hini va sko,
Mœs dorn mibien Emon warnoc'houi a wasko.

## DEKVED PENNAD

*Beuvet, Emon hag he vibien*

**Renod** (He vredeur hag hen da genta)

Piou lavar dre aman c'hano mibien Emon ?

**Beuvet**

Renod, da vouez karet a ra vâd d'am c'halon
Vit ar wech diveza : koll a ran va bue.

**Ar pevar mab Emon** (a unan)

Hon eont ! Ha piou 'n euz ho lazet ?

**Beuvet** (gant eur vouez dôn)

Tud.... ar .... Roue,
(Mervel a ra)

**Richard**

Tostaït 'ta 'va zad : ho preur a zo aman,
Rentet ganthan, ziouaz ! he jachad divezan.

**Emon** (oc'h erruout)

Va breur Beuvet maro ! Daoust piou 'n euz hen skoët ?

**Grifon**

Sus au vieux vantard !

**Fouques**

Sa langue est excellente :
Voyons si le bras et l'œil sont aussi bons.

**Beuvet**

Ce n'est pas la vantardise qui m'occupe maintenant, les gars,
Je songe seulement à mourrir comme il convient.
(Ils se battent)

**Ganelon**

Eh bien ! tu seras vite servi !

**Grifon**

Tiens donc, vieille bête :
Pour aller dans l'autre monde, voilà ma bénédiction !
(Il frappe Beuvet à mort.)

**Beuvet**

Je suis atteint mortellement ! Pardonnez-moi, mon Dieu,
Et daignez prendre en pitié ma pauvre âme !

**Fouques**

Le coup est fait ! c'est toi qui l'as gratifié d'un atout ;
Décampons, laissons Beuvet se débrouiller.
(Ils s'en vont)

**Beuvet**

Oui, fuyez, assassins : c'est Dieu qui me frappe,
Mais la main des fils Aymon s'appesantira sur vous.

## DIXIÉME SCÈNE

*Beuvet, Aymon et ses fils.*

**Renaud** (ses frères et lui arrivent les premiers)

Qui donc prononce ici le nom des fils Aymon ?

**Beuvet**

Renaud, ta voix aimée réjouit mon cœur
Pour la dernière fois : je perds la vie

**Les quatre fils Aymon** (ensemble)

Notre oncle ! Et qui vous a tué ?

**Beuvet** (d'une voix profonde)

Les gens .... du. . Roi.
(Il meurt).

**Richard**

Approchez donc, mon père : votre frère est ici,
Ayant, hélas ! rendu le dernier soupir.

**Aymon** (arrivant)

Mon frère Beuvet mort ! qui l'a frappé ?

**Renod**

Tud ar Roue Charlez, eneb he c'her troët,
Muntrerien divalo, pere, goud 'hen lazan,
Zo redet kwit, heb reï tamm zikour 'bet d'ezan
Malloz war ho gourre !

**An tri mab all**

Malloz war ho gourre !

**Emon**

Va breur, koulz hen laret, an devoa graët kalz re
O stourm euz an hini oa leket d'hen gouarn :
Zenti renk ar pod pri dimeuz ar pod houarn,
Anez, terri renko pa stoko diouthan
Beuvet, o tizenti, oa kabluz da gentan.

**Renod**

Hogen, an diveza kabluz a zamm ar bec'h,
Ha breman vo gwelet piou a zaou a vo trec'h.
(En o skeï kren war eur speuren)

Hola ! aman n'euz den nemed vit laza tud ?
Pelec'h out, Roue Franz, kousket, pe meô, pe vud ?
Mar kerez dont aman, klêvi da begemet.

**Emon**

Diodet out, Renod ?

## UNNEKVED PENNAD

*Ar mémez re, Berthelot ha tud ar roue ouspenn*

**Berthelot**

Piou gomz ken direspet
Diwar benn ar roue gallouduz euz a Frans ?
Kousto raï ker d'ean eun hevelep offans.

**Renod**

Bete breman, na oa nemed ar vogeriou,
Ha sethu diouskouarn da glêvet va geriou :
Lâret a ran eta d'id-te, prinz Berthelot,
A tlefe ar ru-tân zevel war da ziouchod,
Ha war diouchod da eont, ha war re da holl dud,
O wel't er palæz-man lazan, vel eul loen mud,
Eun den deût a fianz da gaout an Impalaër !
(Treï a ra tresek ar c'horf maro).

Ia, zellet, va zud kez, mar n'eo ket eun dra gaër :
Eun den koz, eun den nobl, diwadet vel eul loe,
En toul dôr, ha dre urz, ha gant tud eur Roue !
Mad ! d'ec'h holl a lâran penaoz ar roue-ze
Na verit ket zoken da zougen eur c'hleze.

**Berthelot**

Skwiz oun euz da glêvet, ha va dîr an deuz hast
Da zigas da stripou da iena, mab ar c'hast !

**Renaud**

Les gens du Roi Charles, parjure à sa parole,
Des meurtriers infâmes qui, après l'avoir tué,
Se sont échappés, sans lui donner la moindre assistance.
Qu'ils soient maudits !

**Les trois autres fils**

Qu'ils soient maudits !

**Aymon**

Mon frère, il faut le dire, avait bien dépassé la mesure
En résistant à celui qui avait charge de le commander :
Il faut que le pot de terre cède au pot de fer,
Sans quoi, il se brisera fatalement en le heurtant.
Beuvet, par sa désobéissance, fut le premier coupable.

**Renaud**

Mais le dernier coupable assume toute la charge,
Et maintenant l'on verra qui des deux doit l'emporter.
(En frappant violemment sur un panneau)
Holà ! il n'y a donc personne ici que pour tuer les gens ?
Où es-tu, roi de France ? Es-tu endormi, ivre ou muet ?
Si tu veux venir ici, tu vas entendre ton affaire.

**Aymon**

Es-tu fou, Renaud ?

## ONZIÈME SCÈNE

*Les mêmes, Berthelot et les gens du Roi en plus*

**Berthelot**

Qui parle si insolemment
Du roi puissant de France ?
Une telle offense lui coûtera cher.

**Renaud**

Jusqu'ici, il n'y avait que les murs,
Et voici des oreilles pour entendre mes paroles :
Je te dis donc, à toi, prince Berthelot,
Qu'une rougeur de honte devrait colorer tes joues,
Et celles de ton oncle, et celles de tous tes gens,
En voyant, dans ce palais, égorger, comme un animal privé [de raison,
Un homme qui venait de confiance trouver l'Empereur.
(Il se tourne vers le cadavre).
Oui, voyez mes pauvres gens, si ce n'est pas un beau spectacle:
Un veillard, un gentilhomme, saigné comme un veau,
A la porte, et par l'ordre, et par les gens d'un Roi !
Eh bien ! je vous le dis à tous, ce roi-là,
N'est même pas digne de porter une épée.

**Berthelot**

Je suis las de t'entendre, et mon fer est impatient
De mettre à l'air tes entrailles, fils de g....

**Renod**

An dro-man eo re hir da deod, prinz milliget :
O trouk-komz euz va mamm da setanz t'euz douget.
(Laza ra nean gant eun taol dorn).

**Oll dud ar Roue a c'hop,** hag a denn ho c'hlézeïer.

D'an armou ! d'an armou ! lazet eo Berthelot !
Zaïllomp holl a-unan war-he vuntrer Renod !

**Renod** (heb finval, kroazet ganthan he ziouvrec'h).

Kenta c'hini dosta d'in-me zo den maro :
Charlez 'n evo brezel ganemp-ni pa garo !
Mœs piou a zeu aze ?

**Moji,** en o dont war an théâtr a-daol

Me, da gender Moji,
'M euz klêvet war va c' hent eur c'helou meurbed kri :
Va zâd paour zo aman, lazet gant traïtourien !
Daëlou gwâd a skuillo prestik he vuntrerien.
Hogen, na fell ket d'in a vefê labeet
He wâd glân mesk an haw a red 'n ho kwazied :
Evit hirie, he gorf karet na c'houlan ken ;
Peuc'h ha zioulder a vank d'am c'heuz ha d'am anken.
Va zâd a zeuï ganin, dont d'am c'heul neb am c'har,
Ha malloz da gement zo kirriek d'am glac'har !

**Renod**

Me c'heulo da roujou, fors pelec'h dre ar bed :
An drubardêrez-man a gousto ker meurbed.

**Richard, Guichard hag Alard**

(O sikour Renod ha Moji da zevel korf Beuvet)

Ni roï ganec'h ho taou bec'h d'ar gigerien louz !
(Kwit ac'h eont gant korf Beuvet)

## DAOUZEKVED PENNAD

*Charlemagn, he dud, Emon*

**Charlemagn**

Daoust piou hallfe kousket gant eun hevelep trouz ?
Eun den maro welan... oh ! va niz Berthelot !
Ha piou 'n euz adarre graët an taol-man ?

**Emon**

Renod,
O tifenn korf maro he eontr, henor he vamm.

**Charlemagn**

C'houi deuz a gement-man, Emon, n'oc'h ket divlamm

**Emon**

Kredit, aotro roue, 'm euz graët euz va gwella
Evit harz ma teufê, ziouaz ! pez a welan.

**Renaud**

Cette fois, ta langue est trop longue, prince maudit :
En insultant ma mère, tu t'es condamné toi-même.
(Il le tue d'un coup de poing).

**Tous les gens du roi**, criant et tirant leurs épées

Aux armes, aux armes ! Berthelot est tué !
Bondissons tous ensemble sur son meurtrier Renaud !

**Renaud** (Immobile, les bras croisés)

Le premier qui m'approche, est un homme mort :
Charles aura guerre avec nous quand il voudra !
Mais qui vient là ?

**Moji** (arrivant inopinément sur la scène.)

Moi, ton consin Moji,
Qui vient d'apprendre en route une nouvelle bien douloureuse:
Mon malheureux père est ici, tué par des traîtres !
Bientôt, ses meurtriers verseront des larmes de sang.
Mais je n'entends point laisser salir
Son noble sang parmi le purin qui coule dans vos veines :
Aujourd'hui, je ne réclame que son corps aimé,
Il faut la paix et le silence à mon chagrin et à ma douleur.
Je vais emporter mon père, vienne me suivre qui m'aime,
Et maudits soient ceux qui ont causé mon affliction !

**Renaud**

Je suivrai tes pas, n'importe où, à travers le monde :
Cette trahison-ci coûtera bien cher

**Richard, Guichard & Alard**

(en aidant Renaud et Moji à enlever le corps de Beuvet.)

Avec vous deux, nous combattrons ces vils bouchers !
(Ils s'en vont avec le cadavre de Beuvet.)

## DOUZIEME SCÈNE

*Charlemagne, sa suite, Aymon*

**Charlemagne**

Qui donc pourrait dormir, avec un pareil tapage ?
J'aperçois un homme mort.... oh ! mon neveu Berthelot !
Et qui a commis ce nouveau crime ?

**Aymon**

Renaud,
En défendant le cadavre de son oncle, l'honneur de sa mère.

**Charlemagne**

Vous, Aymon, vous n'êtes pas exempt de blâme en ceci.

**Aymon**

Croyez bien Seigneur Roi, que j'ai fait de mon mieux
Pour empêcher ce que je vois, hélas ! accompli.

**Charlemagn**

Komz ebet deuz ho perz, duk Emon, na gredin,
Ken a po war ho le gwestlet ha touet d'in
Da ren er penn kentan eneb ho pugale
Ar brezel ac'h eomp d'ober.

**Emon**

Mad ! war va le
Me dou marvelamant d'am mibien ha d'am ni
Eun argas didruez, an têra kasoni
A zo gânet biskoaz e kreïz kalon eun tâd ·
Brezel rin d'am fotred en peb lec'h, en peb stâd ;
Ho dinac'h a ran krenn evit va bugale,
Hag hini 'nê n'evo begad euz va danve.

**Charlemagn**

Kredi renkan, dirak eun hevelep kounnar,
Eo feal ho kalon, ha gwirion ho lavar ;
Hag a teu d'in fianz, hallfomp en ber amzer
Paëa maro va niz ha gwâd va mab Lohier !



*Direz an Arvest kentan.*

T. Ar. GARREK.

**Charlemagne**

Je n'accorderai, duc Aymon, nulle créance à vos paroles,
Tant que vous ne m'aurez promis et fait serment
De marcher le premier contre vos enfants
Dans la guerre que nous allons entreprendre.

**Aymon**

Eh bien ! sous la foi du serment,
Je jure mortellement à mes fils et à mon neveu
Une guerre impitoyable, inimitié la plus violente
Qui soit jamais née dans le cœur d'un père :
Je combattrai mes fils en tout lieu, en toute occasion ;
Je les renie formellement pour mes enfants,
Et nul d'entre eux n'aura une miette de mes biens.

**Charlemagne**

Je dois croire, en voyant un pareil courroux,
Que votre cœur est fidèle, et que vos paroles sont vraies ;
Et j'ai confiance que nous pourrons sous peu
Venger la mort de mon neveu et le sang de mon fils Lohier !



*Fin du premier acte.*

T. Le GARREC

# Eïl Arvest

## Kastel Rochfort

(Rannet al leur-zeatr etre diou loden)

### PENNAD KENTAN

*Renod, he vreudeur a Moji*

**Renod**

Orzuz, va zud karet, Moji a va breudeur,
Setu deomp eur c'hastel, hep dale pell nemeur ;
Kastel kaër a Rochfort, ar c'hrenva war ar bed !
Biken dre nerz, m'en tou, na vezo kemeret :
War eur roc'h ëo zavet dirak koajou Arden,
A huz sterr don ar Meuz, lëc'h na bigno kristen ;
Mogeriou teo tro-dro gant dorojou oûarn ;
Hennan veomp en distro deuz gourdrouz Charlemagn.

**Richard**

M'ar teu biken war dro, me dou, fe a Richard,
Ne naï ket war he giz pe vo ar c'hoari stard !

**Gwichard**

M'ardomp en ken kaer staad ëo grass d'hor mamm garet
Rag hom zad a glëvan 'neuz om zihanzavet !

**Alard**

Ma neuz gret kement-se en doan deus roue Franz
E n'eo divezatoc'h anken a dizmeganz !

**Moji**

Ia, gwir ëo, kendirvi ; ho tad rak ar roue,
War leor ann Avîel 'neuz toûet war he le,
O tistag a zanve, o tilëzel a grenn ;
O tinac'h ag ober dëoc'h brezel da viken !

**Renod**

Laestint ! tad a roue ! 'spontan tamm rak hini :
Ma rëont deomp n'hep drouk vo gwell domm ar c'hoari !
Rak tre vin war Boyard ag em dorn Flamberje
Ganeoc'h me ve barec da reï penn d'eun arme !...
(ag a frot he zaouarn).

Met bezomp dibreder a gement-se, m'o ped,
A lerit deomp, kenderw, penaoz e peud-hu bed
Ar marc'h ag ar c'hleze a meuz bet diganëc'h,
A raa lorc'h va c'halon ! a rô enor d'amm brec'h !

# Deuxième Acte

## Château de Rochefort

(La scène est partagée en deux)

### PREMIÈRE SCÈNE

*Renaud, ses frères, Moji*

**Renaud**

Eh bien ! chers parents, Moji et mes frères,
Nous voici pourvus, en peu de temps, d'un château,
Du beau château de Rochefort, le plus fort du monde !
Jamais par force, je le jure, il ne sera pris ;
Il est bâti sur un roc, face aux bois des Ardennes,
Au-dessus de l a Rivière profonde de la Meuse, là où nul ne
[montera ;
Tout autour, d'épaisses murailles avec des portes en fer ;
Nous y serons à l'abri des menaces de Charlemagne.

**Richard**

S'il vient en ces lieux, je le jure, foi de Richard,
Il ne s'en retournera pas, ou bien la partie sera chaude !

**Guichard**

Si nous avons cette belle position, c'est grâce à notre chère
[mère;
Car mon père, à ce que j'entends dire, nous a désavoués !

**Alard**

S'il a fait cela par peur du roi de France,
Il en aura plus tard douleur et confusion !

**Moji**

Oui, c'est vrai, mes cousins ; votre père a, devant le roi,
Fait le serment sur le livre de l'Evangile,
De vous déshériter, de vous abandonner entièrement,
De vous renier, et de vous faire une guerre éternelle !

**Renaud**

Laissez-les, père et roi ! je ne crains aucun d'eux :
S'ils nous font le moindre mal, l'action sera des plus chaudes !
Car, tant que je monterai Boyard, avec Flamberge à la main,
Grâce à votre aide, je pourrais tenir tête à une armée !...
(Il se frotte les mains.)

Mais écartons cette préoccupation, je vous prie,
Et dites-nous, cousin, comment vous êtes devenu possesseur
Du coursier et du glaive dont vous m'avez fait cadeau,
Et qui font la fierté de mon cœur et l'honneur de mon bras !

**Moji**

Evit ho plijadur m'er graïo, kendirvi :
Ogen p'oan o tistreï deus skool ann Abaty
E kaviz war va hent eur jêant dipet mad,
P'hini vell ma gwelaez n'eun lakaez d'amm goapaad :
Da eun den evel-t-han ag a oa hep he baar,
Me n'oan met eur c'hornec ! eun tamm koss preon doûar!
Eur c'hoezaden-vùe, eur skôten, eur skrill-vorn !
A daolche pem kant lëo hep-ken gant eun taol dorn !...
Skwiz braz diouz e glëvet, a drouk hennon da vâd,
Me c'haez dezan raktal da eur gann troad-euz-troad :
Dre nerz Garbatari me baar he well daoliou,
A skô eun taol mârvel en kreïz he vouzellou,
Ma koêaez d'ann doùar e n'eur c'houlen pardon,
Ag e mije 'mezan digant an 'vit ranson,
Boyard ! ar marc'h terrubl, kaera marc'h zo er bed,
Ag a vo da viken war ann doûar gwelet,
Zo krenv evel ar môr, buhan vel ann avel,
Sentuz, doujet d'he vaest, na oufet kavet well !
Flamberje ! he gleze a rôe din ive,
Vit sikour anezan da zont c'hoaz en bûe :
He loanien, emezan, deud eon deuz ann ifern,
Soubet gant Vulkin koz er goad ag en tan spern,
A deo ar gwir galloud, bars en tre pep daouarn,
Da droc'ha hep terri ann dir ag ann oùarn !
Neuze 'raok e gwitaad, me riz en he reket
Unan deuz va zroyou, ma oe raktal yac'haed !
Setu, va c'hendirvi, war eon ann taol appard
Dre b'hini m'eume bed Flamberje a Boyard,
'Meuz roët dëoc'h Renod demeuz a galon vad
Pa peud va zikouret da venj maro va zad !

**Renod**

N'hin o trugârekaa ! a va breudeur a me ;
Biken dëoc'h ne vankomp 'tre veffomp em bûe ;
Va brec'h vo prest bepret da c'harpa va c'herent !

**Richard**

A me zo ker prest all da zispenn gant va dent
Kement a zo kiriec deuz a varo va yont :
A bred pe zivëzad me gavo dê ho c'hont !

**Gwichard**

N'hin n'em zikouro stard atao 'vel pemp paotr mad;
A goaz d'ar re deuio ouzimp d'e n'em lipad !?

**Alard**

Nikun na fazio !... Toûomp oll n'em c'harpa !

**Gwichard**

Me dou !

**Richard**

Me dou !

**Hector**

Koustard a zo gwirion !... A me, gant komt Godfroa,
A yêl ive ganêc'h, m'ar kerit, d'o c'harpa.

**Godfroa**

Ya hom brassa mennad, aotrone, da viken,
Vo dougen ar armou dre oll en ho kichen.

**Moji**

Daoust ma zo treïtourien hadet dre ann douar,
N'en d'ëo ket ar re-ma, kendirvi, me lavar.

**Renod**

Ne m'eump n'hep tamm doëtanz, va c'hredit, deuz a ze
Ag a greïz hor c'halon n'hin rent dê trugare !
Gant kalz a blijadur n'hin deuï d'o digemer...
Deomp oll da Vontoban me o ped, va zud ker !

**Richard**

'N'eur vont da Vokouleur m'oamp kaneteun tamm| zon,
Kanomp eun all breman da grenvaad hor c'halon :

*Kana rêont :*

Ar pëvar breur en tu kleï. — Ar pëvar all en tû dëo

Ar bempet kouplet oll assamblez !

En pad ar bëvare, eur c'heginer zispako he benn deuz toul-dor vihan enn tû'deo ; daou zoudard deuz kear ann tu kleï ag e kanfont ive ar bempet kouplet.

*Ar pëvar breur*

Deomp c'hoaz gant stâd da Vontoban,
Pell deuz an drubuill ag ar boan
A kanomp stard diboez hor penn :
Mez d'ann dud treïtour da viken !

*Ar pëvar all*

Mez da Jarlez a da Yon,
Rouane losk a digalon,
Da veza kasset pëvar breur,
Eneb daou c'hant da Vocouleur !

*Ar pëvar breur*

Dre c'hrass Doue, 'meump darbaret
Demeuz ann daou-c'hant den armet,
Ag en despet d'ann treïtourien,
Ni êrûo er gear laouen !

*Ar re all*

Al lôre 'zo deud gant pëvar,
Deuz eur gann divent a dispar !
Da Jarlez pebeuz troatad-fri !
Disket vo d'ober truchuri !

**Hector**

Coustard est sincère ! Et moi, avec le comte Godefroy,
Je vous accompagnerai aussi pour vous aider, si cela vous plaît

**Godefroy**

Oui, notre plus cher désir, seigneurs, c'est à jamais
De porter les armes en tout lieu, à vos côtés !

**Moji,**

S'il y a des traîtres semés sur la terre,
Ceux-ci n'en sont pas, mes cousins, je vous l'assure !

**Renaud**

Croyez-le, nous n'avons pas le moindre doute à cet égard,
Et du fond du cœur nous les remercions !
Nous les accueillerons avec grand plaisir...
Allons tous à Montauban, je vous prie, mes chers amis !

**Richard**

En allant à Vaucouleurs, nous entonnâmes un petit chant,
Entonnons-en un autre aujourd'hui pour fortifier nos cœurs.

*Ils chantent*

Les quatre frères à gauche — Les quatre autres à droite
Le cinquième couplet tous ensemble
Pendant le quatrième, un cuisinier passera la tête par la petite porte de droite ; deux soldats viendront à gauche, du côté de la ville et ils chanteront aussi le 5e couplet.

*Les quatre frères*

Retournons joyeux à Montauban.
Loin des tribulations et de la souffrance,
Et chantons ferme à tue-tête :
Honte éternelle aux traîtres !

*Les quatre autres*

Honte à Charles et à Yon,
Rois lâches et sans cœur,
Pour avoir envoyé quatre frères
Contre deux cents, à Vaucouleurs !

*Les quatre frères*

Grâce à Dieu, nous avons tenu tête
A deux cents hommes armés
Et, en dépit des traîtres,
Nous rentrerons chez nous joyeux ?

*Les quatre autres*

Les quatre ont remporté la victoire
Dans une lutte disproportionnée et inégale !
Pour Charles quel pied de nez !
Ceci lui apprendra à tricher !

*Oll en eur wez*

Arao ! d'ann dud fall a digar,
A laak brezel war ann douar !
Bûe-hir d'ann dud a galon
A gass ar bed en hent gwirion !

*Finn ann Dreved Arvest.*

Ch. ROLLAND.



*Tous d'une voix*

Honnis soient les méchants sans cœur,
Qui causent la guerre sur la terre !
Longue vie aux hommes de cœur
Qui mènent le monde par le droit chemin !

*Fin du troième acte*

CH. ROLLAND.



# Pevare Arvest

## Eur blasen euz kêr Bariz

### KENTAN PENNAD

*Charlemagn, Roland, Olier, Nem, Richard-Normandi, Salomon-Breiz, Eskofort, daou archer.*

**Charlemagn** azeet

Pell zo na oa ket bet kement a stâd ennhon
Vel dimeuz ho tistrô, va daou gwella mignon.
Lore leïz ho taouarn, ha graët ganec'h eun dro
Sort n'az euz beteg-hen c'hoariet en neb bro,
Peurdrec'het ar pagan, laket dre-holl da ren
Brud vad ar Roue Frans hag an hano kristen,
Ha paket evit mad ar roue Sarrazin
Eskofort, an hini rê gwasa faë ouzin !

**Eskofort** (chadennet)

Trec'het oc'h euz. Charlez, dre nerz ho niz Roland,
Ha breman diganec'h netra ken na c'houlan
Nemed va bue da chom ganin : al le-ze
A reaz d'in Roland, o kemer va c'hleze.

**Charlemagn**

Gwir eo, Roland ?

**Roland**

Ia, ia, va eont ha va roue :
He vue warantiz d'ean dirak Doue.

**Charlemagn**

Mad ! daou archer dustu d'hen bouta er prizon !
Goude, p'am bo amzer, me selaouo he zôn.

(Daou archer a gas kwit Eskofort)

P'az out, va niz Roland, ken krenv da stourm war droad,
A vi nerzusoc'h c'hoaz gant eur marc' hleun a wâd
Dindan ont o trippal : rak-se 'm euz ar mennoz
Da brena did eul loen, mœs n'ouzon kaër penoz
'N em gemer evit-se.

**Olier**

Me gred, roue Charlez,
Vê mad lakat embann dre ar rouantelez
Digaz an deiz-man-deiz ronsed d'eur redadék,
Ha c'houi a zibabfê ar gwella da redek.

**Charlemagn**

Sethu eun ali mad, hag a blij d'in kenan ;
Rak evel-se kavin eur marc'h mad da brenan

# Quatrième Acte

## Une place de la ville de Paris

### PREMIÈRE SCÈNE

*Charlemagne, Roland, Olivier, Nème, Richard de Normandie, Salomon de Bretagne, deux archers, Eskofort*

**Charlemagne,** assis

Depuis longtemps, je n'avais ressenti autant de joie
Que de votre retour, mes deux meilleurs amis,
Qui revenez, les mains pleines de lauriers, d'une expédition
Telle qu'il n'en a encore été fait en aucun pays,
Après avoir achevé la défaite des païens, fait partout régner
Le bon renom du roi de France et de la cause chrétienne,
Et enfin pris le roi Sarrasin
Eskofort, celui qui me méprisait le plus !

**Eskofort**, enchaîné

Vous avez vaincu Charles, par la force de votre neveu Roland,
Et maintenant je vous demande autre chose
Que de me laisser la vie : cette promesse
Roland me la fit, en prenant mon épée.

**Charlemagne**

Est-ce vrai, Roland ?

**Roland**

Oui, oui, mon oncle et mon Roi,
Je lui jurai, devant Dieu, qu'il aurait la vie sauve.

**Charlemagne**

Bien ! deux archers de suite pour le mettre en prison !
Plus tard, j'écouterais sa chanson, quand j'aurais le temps.

Deux archers emmènent Eskofort.

Puisqu'à pied, mon neveu Roland, tu es un guerrier si valeureux,
Tu seras plus fort encore avec un cheval plein de sang
Piaffant sous ton poids : aussi, j'ai l'intention
De t'acheter un coursier, mais je ne sais comment
M'y prendre.

**Olivier**

Je pense, roi Charles,
Qu'il serait bon de faire publier par tout le royaume
Qu'on amène tel ou tel jour des chevaux pour courir
Et vous choisiriez le vainqueur de la course,

**Charlemagne**

Voilà un bon avis, et qui me plaît infiniment ;
Car, par ce moyen, je trouverai un bon cheval à acheter.

Varc'hoaz penn zun eta, aman stok en kichen,
'N em dastumo kezek ar vro war an dachen,
Hag a welfomp p'hini, dirak holl bobl Pariz,
'N evo va c'hurunen roue, laket da briz.
Kaset a vo raktal embannerien en dro
Vit ma redo buhan ar c'helou dre ar vro.
Prestik pa 'n emganno war varc'h va niz karet,
Na vo gant brezelour birviken diskaret.

**Roland**

Va eont madelezuz, an anoudegez vad
A ra d'am gwâd birvi, d'am izili krenvât :
Paëa rin d'ec'h va dle deuz ar gwella c'hallin
En o stleja Renod chadennet d'ho taoulin.

**Charlemagn**

Digas a rez d'in zonj euz ar pemp enebour
A ro d'in keït all zo nec'hamant ha labour !
Gant aoun a kredfê dont unan bennag anê
Da redek aman tre gant ho c'hoz inkanê,
Vit, dre skiant an Diaoul, flemma va c'hurunen,
M'ho ped, Nem ha Richard, d'ober eur veladen
War gement loen a deui en zell da c'haloumpat.
C'houi ho taou, dibikouz ha lemm ho taoulagad,
Anveo zur Boyard etouez ar ronsed all.

**Nêm**

Hag a refomp, aotro Roue, pa n'omp ket dall.

**Richard-Normandi**

Bet dinec'h, va roue : aman na dremeno
Marc'h na kazek gement vo Boyard he c'hano.

(Charlemagn hag he dud kwit)

## EIL PENNAD

*Nem ha Richard-normandi*

**Nêm**

Eur vicher ennoüz hon deuz kavet aman ;
C'hoaz na welomp tanfoëltr Boyard bete breman.

**Richard**

N'eo ket hên ken nebeut a zo du-hont erru,
Rak ar loen-man zo gwenn, ha Boyard a zo ru.

**Nem**

Fe 'vad, war boez al liou eo c'henvel kaër outhan ;
Uhel, nerzuz ha primm, eur marc'h deuz ar c'hoantan ;
Hogen. ar potr iaouank zo pignet war he geïn
Oa gânet, a gredan, d'ar zadorn goude leïn :
Sell pebez stum kleïard, pebez neuz morgousket !

**Richard-Normandi**

Mar c'ha ket hec'h unan, ar marc'h paour vo rasket.

Donc, demain en huit, ici tout à côté,
Les chevaux du pays se réuniront sur le terrain,
Et nous verrons lequel, devant tout le peuple de Paris,
Gagnera ma couronne royale, offerte en prix.
On va immédiatement envoyer des hérauts
Pour que la nouvelle circule rapidement dans le pays.
Bientôt, quand mon cher neveu se battra à cheval.
Nul guerrier ne pourra le renverser.

**Roland**

Mon généreux oncle, la reconnaissance
Fait bouillir mon sang, et croître la force de mes membres :
Je m'acquitterais envers vous de mon mieux
En traînant Renaud enchaîné à vos genoux.

**Charlemagne**

Tu me fais ressouvenir des cinq ennemis
Qui me donnent depuis si longtemps inquiétude et labeur !
De crainte que quelqu'un d'eux ose venir
Courir jusqu'ici avec leur méchante haquenée,
Pour escamoter ma couronne par artifice diabolique,
Je vous prie, Nême et Richard, de passer en revue
Toute bête qui se présentera dans l'intention de courir.
Vous deux, qui avez la vue nette et pénétrante,
Reconnaîtrez certainement Boyard parmi les autres chevaux.

**Nême**

Nous le reconnaîtrons, seigneur Roi, puisque nous ne sommes
[pas aveugles.

**Richard de Normandie**

Soyez sans crainte, mon roi : il ne passera ici
Ni cheval ni jument portant le nom de Boyard.

Charlemagne et ses gens partent

## DEUXIÈME SCÈNE

*Nême et Richard de Normandie*

**Nême**

C'est un ennuyeux métier que nous avons trouvé ici ;
Encore ne voyons-nous jusqu'à présent nulle trace de Boyard.

**Richard**

Ce n'est pas lui non plus qui arrive là-bas,
Car cette bête est blanche, et Boyard est bai.

**Nême**

Ma foi, à part la couleur, il lui ressemble fort
Haut, rigoureux, rapide, un cheval des plus beaux ;
Mais le jeune homme qui le monte
Est né, je crois bien, un samedi après dîner :
Vois donc quelle tournure gauche, quel air endormi !

**Richard de Normandie**

S'il ne marche pas tout seul, le pauvre cheval est flambé.

Eur potr koz zeu ive, 'n eur ober bale skwiz ;
Vit doare, 'n euz bet poan o tont bete Pariz.

## TREDE PENNAD

*Ar memez re, Renod, Moji, Boyard (liwet en gwenn)*

**Nem**

Da belec'h, paëron koz, c'hit evel hen ho tri ?

**Moji** (henvel ouz eun den koz)

Deut omp da wel't Pariz, ha da wel't ar c'hoari
Etre kezek ar vro, va mab iaouank ha me ;
War 'gurunen rafomp eun tamm jach marteze.

**Richard-Normandi**

Ha c'houi c'heuz klêvet kloz ar pevar mab Emon ?

**Moji**

Klêvet awalc'h am euz ac' hint pevar lampon,
A lak da ziodi ar paour-kêz roue Frans ;
Henvel, ho deuz disket d'ean meur a dro zans.

**Richard-Normandi**

Me garjê, vit kant skoed, ho gwelet holl aze.

**Moji**

N'int ket hardiz awalc'h da steki 'n ho kleze.

**Nem**

Ho mab zo mud, goude man dipet ken faro ?

**Moji**

Zalokras ; mœs na war nemed koz iez he vro.

**Richard-Normandi**

Kleo 'ta, potr, mar kerez gwerza d'in da loen gwenn,
Me roï d'id evithan meur a skoed aour melen.

**Renod**

Moi je vas da Bariz, ma loen kezek et moi,
Pour gonid, ma mignon, le kurunen du roi.

**Nem**

Daoust pelec'h out-te bet er skolaj, glaourennek,
O tiski 'r sort draï llaj gallek ha brezonek ?

**Moji**

Va mab n'eo bet, aotro, biskoaz e skol ebet ;
Diski raï tamm ha tamm dre forz bale ar bed.

**Richard-Normandi**

Ra tistroïo ember, gonêt gantan ar maout !

**Moji**

Eun taol mab a vo d'emp, aotro, mar gall hen kaout.

(Moji, Renod, ha Boyard kwit)

Il vient aussi un vieillard, à la démarche fatiguée ;
Apparemment, il a eu du mal à venir jusqu'à Paris.

## TROISIÈME SCÈNE

*Les mêmes, Renaud, Moji, Boyard (peint en blanc)*

**Nême**

Où donc, vieux parrain, allez-vous ains tous les trois ?

**Moji,** déguisé en vieillard

Nous sommes venus voir Paris, et voir la lutte
Entre les chevaux du pays, mon jeune fils et moi ;
Nous disputerons peut-être un peu la Couronne.

**Richard de Normandie**

Avez-vous entendu parler des quatre fils Aymon ?

**Moji**

J'ai bien entendu dire que ce sont quatre coquins,
Qui font perdre la tête au pauvre roi de France ;
Ils paraît qu'ils lui ont appris plus d'une danse

**Richard de Normandie**

Je voudrais, pour cent écus, les voir là réunis.

**Moji**

Ils ne sont pas assez osés pour se frotter à votre glaive.

**Nême**

Votre fils est muet, malgré son brillant équipage ?

**Moji**

Pardon ; mais il ne sait que le mauvais jargon de son pays.

**Richard de Normandie**

Ecoute, mon garçon, si tu veux me vendre ta bête blanche,
Je t'en donnerai maint écu d'or brillant.

**Renaud**

Moi je vais à Paris, mon cheval et moi,
Pour gagner, mon ami, la Couronne du roi.

**Nême**

Où diable as-tu été à l'école, baveux,
Apprendre un pareil hachis de français et de breton ?

**Moji**

Mon fils, Seigneur, n'a jamais fréquenté d'école ;
Il s'instruira peu à peu à force de courir le monde,

**Richar de Normandie**

Qu'il revienne bientôt vainqueur de la course !

**Moji**

Ce sera une bonne aubaine pour nous, seigneur, s'il réussit.

Moji, Renaud et Boyard, s'en vont

## PEVARE PENNAD

*Nem, Richard-Normandı, Charlemagn hag he dud.*

**Charlemagn**

Erru eo, evel kent, deiz braz ar redadek :
Dastumet a welan an terrupla kezek
Euz pevar c'horn Bro-C'hall, Zur oc'h, Nem ha Richard,
Na man ket en ho zouez kuzet ar marc'h Boyard?

**Richard**

Aze, aotro Roue, n'euz ger euz ar sort loen ;
'N hini dosta 'r muïa outhan, zo liwet gwen.

**Nem**

War he geïn oa pignet eur pez kristen diod,
Ha na oa, m'hen tou d'ec'h, tamm kenvel ouz Renod

**Richard**

Deuz he c'heul oa he dad, eun den koz gwisket fall,
Hag hennez euz Moji oa ken dishenvel all.

**Charlemagn** (o skoura he gurunen)

Sethu va c'hurunen e stribill tall an nôr.
Kerkent a vo zonet dre drompill an digor,
A krogo ar c'hezek d'ober ho redaden :
Tro an dachen renko bean graët penn-de-benn,
Hag ar c'henta distro vo 'r gurunen d'ean.
Trompillou !

(an drompillou a zôn)

**Olier**

C'hommet ê r' marc'h gwenn an divéan.

**Rolland**

Ar potr-se na oar tamm dre belec'h man he c'hent.

**Nem**

Biskoaz loen na gavaz ken didalvë perc'hent.

**Richard-Normandi**

Difaziomp, potred : breman n'eo ken henvel,
Ar marc'h gwenn c'ha en dro primmoc'h vit an avel.

**Charlemagn**

Bale spontuz a ra boë m'az eo dihunet.

**Richard-Normandi**

Ar re-all vân warlerc'h, vel tammou azened.

**Charlemagn**

Da gas he loen en dro n'eo ket luïet ar potr,
Ha va c'hurunen aour zo d'ean dichipot.

**Roland**

Sethu man tre warnomp, echu ganthan he dro.

## QUATRIÈME SCÈNE

*Nême, Richard, de Normandie, Charlemagne et sa suite*

**Charlemagne**

Voici enfin venu le grand jour de la course :
Je vois là rassemblés les plus superbes chevaux
Des quatre coins de Fraace. Etes-vous sûrs, Nême et Richard,
Que le cheval Boyard n'est pas caché parmi eux ?

**Richard**

Il n'y a là, seigneur roi, rien qui reppelle cet animal ;
Celui qui s'en rapproche le plus, à la robe blanche.

**Nême**

Il était monté par un grand diable d'imbécile,
Qui n'avait, je vous le jure, nulle ressemblance avec Renaud.

**Richard**

Il était suivi de son père, vieillard mal vêtu,
Lequel ne ressemblait pas davantage à Moji.

**Charlemagne,** suspendant sa couronne

Voici ma Couronne pendue près de l'entrée.
Sitôt que la trompette aura sonné l'ouverture,
Les chevaux commenceront leur course :
Le tour de l'enceinte devra être fait en entier,
Et le premier rendu ici aura ma couronne.
Trompettes !

Les trompettes sonnent

**Olivier**

Le cheval blanc est resté en arrière

**Roland**

Ce garçon-là ne sait pas du tout où est son chemin.

**Nême**

Jamais bête ne trouva plus nul propriétaire.

**Richard de Normandie**

Détrompons-nous, les gars : maintenant, c'est autre chose,
Le cheval blanc file, plus rapide que le vent.

**Charlemagne**

Il va d'un train effrayant depuis qu'il est réveillé,

**Kichard de Normandie**

Les autres restent après lui, comme de petits ânes.

**Charlemagne**

Pour conduire sa bête le garçon n'est pas emprunté,
Et ma couronne d'or lui appartient sans conteste

**Roland**

Il arrive sur nous, déjà au bout de sa course.

## PEMPED PENNAD

*Ar memez re, Renod, ha goude Moji*

**Renod** (o kemer ar gurunen)

Trugarekat a ran ar roue braz a ro
Eun hevelep tensor d'eur paour-kèz da virout ;
Me zifenno heman hervez va holl galloud·

**Moji** (oc'herruout)

Deiz mad d'ec'h, aotronez ; na gaw ket d'ec'h va fotr
Zo 'n em dibabet brao aze, vit eun diod ?

**Charlemagn**

Potr iaouank, n'am euz ket roët d'id-te traouwalc'h :
C'hoaz a fell d'in kreski 'r gwenneïen en da ialc'h,
Mar kerez gwerza d'in eul loen ken talvoudek.

**Renod**

Va marc'h, roue Charlez, oa ket deût da redek
Evit bean gwerzet, mœs evit kaout ar priz.
Daoust d'an holl c'hoant a c'hall bean krog en ho niz
Da vont war he c'hourre, daoust d'am stum genaouek,
Me zo kerkoulz hag hen denjentil ha marc'hek,
Ha piou bennag a gar anveout va c'hano,
Dont d'am c'heul, m'hen skrivo d'ean war he c'heno.
Deuz alese, kenderv, war varc'h, hag eon d'ar gêr !
Diskweomp d'ar re-man zeuliou hon bouteïer,
Ken ma teufont, henvel ouz eur strollad chas-klanv,
Da c'harzal dic'halloud deuz kastel Montoban !
Lammet ra war he varc'h.

**Moji**

Dibrad atao, Renod ; lez 'hanon d'en em denn :
Me renk ober ganthê eun tamm kaozeaden !

**Charlemagn**

Zalvit va c'hurunen, tapit krog en den fall !
Renod hennez ! Red eo lavaret a oamp dall.

**Renod,** o c'hopal euz a maëz.

Digas, pez a giri, ronsed warlerc'h Boyard ;
Gant da gurunen aour me breno kant zoudard.

**Roland,** o kregi en skoaz Moji.

War lerc'h ar sort tec'her talv ket d'emp galoumpat ;
Mœs, da c'hortoz gwelloc'h, en heman oun krog mad.

**Moji**

Eur gwas out-te, Roland, vel na weler ket stank :
Gouzout a rez tremen dre eun nôr digor frank,
Hag harz d'en em denn kwit neb a zispriz finval.

**Charlemagn**

Prestik, zorser disnet, te gano eur zôn all.

## CINQUIÈME SCÈNE

*Les mêmes, Renaud, puis Moji*

**Renaud,** en prenant la couronne

Je remercie le grand roi qui confie
Un pareil trésor à la garde d'un pauvre diable ;
Je défendrai celui-ci de toutes mes forces

**Moji,** arrivant

Bonjour, messeigneurs ; ne trouvez-vous pas que mon fils
S'est gentiment tiré d'affaire pour un idiot ?

**Charlemagne**

Jeune homme, je ne t'ai pas donné suffisamment :
Je veux encore augmenter les sous dans ta bourse,
Si tu consens à me vendre un coursier de cette valeur

**Renaud**

Mon cheval, roi Charles, n'était pas venu courir
Pour être vendu, mais pour gagner le prix.
Malgré toute l'envie que peut avoir votre neveu
De monter ce cheval, malgré mon air bête,
Je suis autant que lui gentilhomme et chevalier,
Et, si quelqu'un désire connaître mon nom,
Qu'il me suive, je le lui inscrirai sur le visage.
Viens de là, cousin, à cheval, et rontrons directement !
Faisons voir à ceux-ci la semelle de nos chaussures,
Jusqu'à ce qu'ils viennent, comme une meute de chiens enragés,
Aboyer d'impuissance contre le castel de Montauban.

Il s'élance sur son cheval.

**Moji**

Détale toujours, Renaud ; laisse-moi me débrouiller ;
Il faut que je fasse avec eux un bout de causerie.

**Charlemagne**

Sauvez ma couronne, saisissez ce méchant homme !
Lui, Renaud ? il faut dire que nous étions aveugles.

**Renaud,** criant du dehors.

Envoie des chevaux, tant qu'il te plaira, après Boyard ;
Avec ta couronne d'or j'achèterai cent guerriers.

**Roland,** mettant la main sur l'épaule de Moji.

Rien ne sert de courir après ce fuyard ;
Mais, en attendant mieux, je tiens bien celui-ci.

**Moji,**

Tu es un gaillard, Roland, comme on en voit peu :
Tu sais franchir le seuil d'une porte grande ouverte,
Et arrêter quiconque dédaigne de faire un mouvement.

**Charlemagne**

Bientôt, damné sorcier, tu changeras de refrain.

C'hoant braz am oa pell zo kwejez 'tre va daouarn ;
Balamour d'az staga gant chadennou houarn :
Eun tamm kanab neve bennag a zo ive,
Ha da c'houg a weo pegement a talve.
Chadennit-hen dustu, da c'hortoz ar c'hroug-las.

**Moji**, epad m'hen chadenner

Stardit hardiz, potred, ken a teuï kroc'hen glaz ;
Charlez na welo ket, kreïz he c'hoarzadennou,
Pegëit a c'hall va zeod dont maëz euz va genou.

**Charlemagn'**

Gra da beden fenoz, mar kerez kaout pardon ;
Rak varc'hoaz a tebri da leïn e ty Pluton.

**Moji**

Me warant d'ec'h, Charlez, dirak ann holl dud-man,
A tijunin varc'hoaz e kastel Montoban.

**Roland**

Na teufê holl diaoulou an ifern d'az sikour,
Varc'hoaz a vo da gig o vransell euz ar skour.

**Moji**

Bremazonn a weli, dêber mel zo c'hanout,
Mar 'neuz kollet diaoulou an ifern ho c'halloud.

Ober a ra eur bern geïzou gant he zaouarn 'neur lavaret :

Kajil kajôl
Dival divôl,
Manul manôl,

Kerkent, Charlemagn hag he dud a gwez kousket.

**Moji** a gendalc'h

Belzebuth, Astaroth, Mammon ha Belphegor,
C'houi pere zalc'h noz-deiz ho tiouskouarn digor
War zu ar pedennou graët gant eur gwir greden,
Roït d'in nerz hirie da derri va chaden.
Ho pet sonj en Moji, mevel feal Satan,
P'hini bed ac'hanoc'h dre c'hano Leucatan.

Eur jach a ra, ag a torr he chaden.

Setu tre va daouarn ar re zonjê va c'has
Varc'hoaz kenta d'ober magadurez ar chass.
Hogen, n'oun ket eun den didruez evelthê :
Na glaskan 'med c'hoari eun taol subtilite,
Ha diskwez d'ar roue, ha d'he dud, ha d'he ni,
Penaoz ra eur zorser daonet vit pardouni.
N'eo ket ken gwaz bean laër vel bean muntrer ;
Rak-se, me c'ha da gas kanin ho c'hlezeïer
Ha baz-aour ar roue ;

Dastum a ra nê.

Depuis longtemps, je désirais fort que tu tombes en mon pouvoir,
Afin de t'attacher avec des chaînes de fer ;
Nous avons bien aussi un bout de chanvre neuf,
Dont ton cou saura apprécier la valeur.
Enchaînez-le de suite, pour attendre le nœud coulant.

**Moji,** pendant qu'on l'enchaîne

Serrez sans crainte, les gars, jusqu'à bleuir la peau ;
Charles ne verra pas, au milieu de ses ricanements,
De quelle longueur ma langue peut sortir de ma bouche.

**Charlemagne**

Fais ta prière ce soir, si tu veux obtenir pardon,
Car demain c'est chez Pluton que tu dîneras.

**Moji**

Je vous garantis, Charles, devant tous ces hommes,
Que je déjeûnerai demain au château de Montauban.

**Roland**

Quand tous les Diables de l'enfer te viendraient en aide,
Demain ta chair se balancera à la potence.

**Moji**

Tu vas voir à l'instant, mangeur de miel (vantard) que tu fais,
Si les diables de l'enfer ont perdu leur pouvoir.

Il fait une foule de gestes, en disant :

Kajil kajôl,
Dival divôl,
Manul manôl.

Aussitôt, Charlemagne et ses gens tombent endormis.

**Moji,** continue

Belzébuth, Astaroth, Mammon et Belphégor,
Vous, dont l'oreille se tient nuit et jour attentive
Aux prières inspirées par une sincère conviction,
Donnez-moi la force, aujourd'hui, de briser ma chaîne.
Souvenez-vous de Moji, le fidèle serviteur de Satan,
Qui vous invoque au nom d'Hécate.

Il fait un effort et sa chaîne se rompt.

Voilà entre mes mains ceux qui comptaient m'envoyer.
Dès demain servir aux chiens de pâture.
Mais, je ne suis pas un homme sans pitié comme eux :
Je ne cherche qu'à jouer un tour de subtilité,
Et à montrer au roi, à ses gens, à son neveu,
Comment un damné sorcier s'y prend pour pardonner.
Voler n'est pas aussi grave que d'assassiner ;
Aussi, je vais emporter leurs glaives
Et le sceptre d'or du roi.

Il les rassemble

Gant pennou va chaden
Stagomp breman an daou droukan deuz ar vanden.

Staga ra Charlez ha Roland.

Kement-man a c'harzo lac'hadek,, mar sao kann
Divar benn vin skampet ken dizeblant ac'hann.
Pelec'h a lakin-me breman va oustillou ?
Ah ! sethu just awalc'h duhont eur zac'h pillou.

Kemer ra ar zac'h, ha boutan an traou ebarz.

Forsjpegen hir he fri, den n'aï da glask aze,
'Deûn eur zac'h pillaouër, na baz-aoûr na kleze.
Skoulmet ê 'r bakaden ; kenavo 'ta, Charlez !
Na gredjen biken mont e maëz euz da balæz
Heb da drugarekât vit an digemer braz
A t'euz graët d'in, ha c'hoant ober kalz grannoc'h c'hoaz.
Keuz 'm euz, pa n'allan chomm ganid da zijuni,
Na da wel't an ardou refet pa zic'huni.
Nozvez grên, bugale, kwit a gwall hunvreou !
Prez so war 'pillaouer.

Gopal a ra :

Pillou ! piou 'n euz pillou ?

Ha kwit.

## C'HOUEC'HVED PENNAD

*Charlemagn hag he dud, kousket* (o soroc'hal)

**Roland,** o tihun

Pelec'h ar foëltr oun stag, ha penaoz oan kousket ?

O sellet etrese lec'h oa Moji

Moji 'bet aze ken !... Hop ! va eontr, n'ouzoc'h ket ?
Œt eo ar zorser kwit diganemp adarre.

**Charlemagn,** o tihun d'he dro, gant ar re-all

Pesort leverez d'in ? kavet 'n euz an doare
Da derri eur chaden...

O klask zevel, a chomm stag

Mæs va c'hunan on stag !

**Roland**

C'hoariet an euz d'emp eun taol diaoulek bennag,
Ha goude 'n euz Satan torret he chadennou,
Staget hon diouar d'emp hon daou gant ar pennou.

**Charlemagn,** o klask 'n em distaga

Deuïn biken a benn outhi gant va daouarn.

**Roland**

Va c'hleze Durandal, a droc'h dîr hag houarn,
Zo aman en kichen, hag hon dishualo.
Daoust hag hi vê kollet ?... O zorser divalo,

Avec les tronçons de ma chaîne
Attachons maintenant les deux pires de la bande.

Il enchaîne Charles et Roland

Ceci les empêchera de s'entretuer, en cas de bataille
Motivée par le sans-gêne de ma fuite.
Où mettrai-je maintenant mes outils ?
Ah ! je vois justement là-bas un sac à chiffons.

Il prend le sac, et y introduit les objets

Si malin qu'on puisse être, nul n'ira chercher là,
Au fond d'un sac de chiffonnier, ni sceptre ni glaive.
Le paquet est ficelé ; adieu donc, Charles !
Je ne me permettrais jamais de quitter ta demeure
Sans te remercier du magnifique accueil
Que tu m'as fait, tout en désirant faire bien mieux encore.
Je regrette de ne pouvoir rester déjeûner avec toi,
Et contempler la grimace que tu feras à ton réveil.
Bonne nuit, mes enfants, pas de mauvais rêves !
Le chiffonnier est pressé.

Il crie

Des chiffons ! qui a des chiffons ?

Il s'en va

## SIXIÈME SCÈNE

*Charlemagne et ses gens, endormis (ronflant)*

**Roland,** en s'éveillant.

Où diable suis-je attaché, et comment me trouvais-je endormi ?

Regardant vers la place qu'occupait Moji.

Plus de Moji !... Hé ! mon oncle, vous ne savez pas ?
Le sorcier s'est encore échappé de nos mains.

**Charlemagne,** s'éveillant à son tour ainsi que les autres.

Que me dis-tu ? Il a trouvé le moyen
De briser une chaîne.....

En voulant se lever, il reste pris.

Mais je suis moi-même enchaîné !

**Roland**

Il nous a joué quelque tour diabolique,
Et, après que Satan a brisé ses chaînes,
Il nous a lié les jambes, à tous deux, avec les tronçons.

**Charlemagne,** essayant de se détacher

Je n'en viendrai jamais à bout avec les mains.

**Roland**

Mon épée Durandal, qui coupe acier et fer,
Est ici près de moi, et nous délivrera.
Serait-elle perdue ?... O infâme sorcier,

M'hen tou, bean laëret d'in-me va Durandal,
A gousto hiroc'h d'id vit da dorfejou all.

**Charlemagn**

Me, ziouaz ! n' am euz ken baz-roue na kleze.

**Ar re-all,** a unan

Hon c'hlezeïer d'emp holl zo zavet alese.

**Nem**

Kerzomp dustu warlerc'h ar lankon milliget.

**Olier**

Gortoz ma vo 'r roue ha Roland distaget.

Holl en eur lakont war dro ar chadennou.

**Richard-Normandi**

Pa ziskoulmet eur maïll, a teu daou da juntra.

**Salomon-Breïz**

Eneb an droug-speret, nerz tud zo vel netra.

**Roland**

Gant mall da redek kwit a krog an tân em lêr.

## SEIZVED PENNAD

*Ar memez re, Moji ouspenn*

**Moji,** gwisket en baleer-bro, eur zac'had traou war he chouk.

M'ho salud, aotronez, ha c'houi, va Impalaër :
Me zo 'r baleer-bro, bet en Douar Zantel,
'M euz kavet war va c'hent, kuzet 'n eur goz vantel,
Eur zac'had oustillou, ha traou deuz ar c'haëra ;
Hogen, hini na talv sort da c'honid bara,
N'int mad nemed d'ar re 'n euz boed heb labourat.
Ha gant-se, 'm euz sonjet a vijent erru mad
Er palœz-man, elec'h n'euz netra ken d'ober
Nemed c'hoari gant baz-roue pe klezeïer.
Seth' aman 'r bakaden.

Toll a ra ar zac'h war an douar.

**Charlemagn**

Te, va fotr, zo gwapaër :
Dalc'h da deod, mar kerez, pe vo bec'h war da lêr.

**Moji**

Kaout a rê d'in, digas ho sac'had traou d'ar gêr
Vit eun tamm farcerez, na oa ket kalz re ger.....
Petra welan ?.... C'houi vê stag atao egiz-se ?
Fe ! neuze 'vad, n'eo tamm faro bean roue.

**Charlemagn**

Eur mab d'an Diaoul an euz hon chadennet hon daou,

Je le jure, ce vol de ma Durandal
Te coûtera plus cher que tes autres forfaits,

**Charlemagne**

Moi, je n'ai plus, hélas ! ni sceptre ni glaive.

**Les autres**, ensemble.

Nos épées, à nous tous, ont disparu de là.

**Nême**

Lançons-nous immédiatement sur les traces du maudit coquin

**Olivier**

Attends que le roi et Roland soient déliés

Tous s'appliquent à dénouer les chaînes

**Richard de Normandie**

Dès qu'on dénoue un chaînon, il en vient deux à se renouer.

**Salomon de Bretagne**

Contre l'Esprit-Malin la force humaine est nulle.

**Roland**

L'impatience de m'échapper me consume la chaire.

## SEPTIÈME SCÈNE

*Les mêmes, Moji en plus*

**Moji**, déguisé en pèlerin, chargé d'un sac plein

Je vous salue, seigneur, et vous, mon Empereur :
Je suis un pèlerin qui, revenant de Terre Sainte,
Ai trouvé sur ma route, enveloppé d'un vieux manteau,
Un sac plein d'outils des plus remarquables ;
Mais, pas un ne peut servir à gagner du pain,
Ils ne sont bons que pour ceux qui sont nourris sans travailler.
Aussi, j'ai pensé qu'ils seraient bien à leur place
En ce palais, où l'on n'a pas autre chose à faire
Que de jouer avec un scedtre ou des glaives.
Voici le paquet.

Il jette le sac à terre

**Charlemagne**

Toi, mon garçon, tu es moqueur,
Tiens ta langue, si tu veux, ou gare à ta peau !

**Moji**

J'estimais qu'en vous rapportant votre sac d'objets
Pour une petite plaisanterie, je ne me faisais pas payer beaucoup
[trop cher...
Mais que vois-je ?... Est-ce votre habitude d'être ainsi enchaîné ?
Alors, ma foi ! le métier de roi n'est pas gai.

**Charlemagne**

Un fils du diable nous a enchaînés de la sorte.

**Moji**

Hag ar re-man zellê, digor kaër ho ginaou ?

**Charlemagn**

Laket oamp holl da c'hun.

**Olier**

Kleo, ehan da wapât,
Mar na gerez paka war da fri eur flipad.

**Moji**

Dic'hourdrouz, Olier, lak an tân war da gorn,
Ken ma vo da c'hleze 'n em gavet en da zorn,

**Olier**

Te anvez hanon-me ?

**Moji**

Me anvez an holl dud,
Darn anê da vean droukoc'h vit loened mud ;
Tud anvean, am euz espernet ho bue,
Ha, mar wêfent piou oun, ginigfê didrue
Ar c'hroug-las d'in dustu.

**Charlemagn**

Moji eo adarre !

**Roland**

Oh ! mar vijen distag !

**Nem**

Zaïllomp war he c'hourre !

**Moji**

'M oa ket lavaret d'ec'h ? anveout renn an taol.
Mad ! p'eo gwir u'oc'h ket fur, vo graët eun tamm kajôl.

Ober ra ar memez ardou, en eur lavaret :

Kajil kajôl,
Dival divôl,
Manul manôl.

Kousket a reont holl a neve, nemed Charlez ha Roland :

Chomit digousk ho taou, pa renkit chomm dinoaz ;
Rak c'houi a zo d'in-me vel logoden d'ar c'haz.

Kroaza ra he ziouvrec'h, hag a komz difonoc'h.

Charlez, lavar breman piou 'hanomp zo roue ?
A man tre va daouarn da gorf ha da vue ;
Ar c'hleze zo ganin, ha ganin ar vaz aour,
Lec'h te zo dirazon staget, dinerz ha paour.
Na t' euz diskwezet d'in 'med drouk ha kasoni,
Me n'am euz da drec'het nemed vit pardoni.
Nerz ebet war zouar n'all terri da chaden,
Nemed on-me, Moji, an disterrika den.

**Moji**

Et ceux-ci le regardaient faire, la bouche béante ?

**Charlemagne**

Il nous avait tous endormis.

**Olivier**

Ecoute, cesse, de railler,
Si tu tiens à préserver ton nez d'un atout.

**Moji**

Trêve de menaces, Olivier, allume ta pipe (sois calme),
Jusqu'à ce que ton épée se trouve en ta main.

**Olivier**

Est-ce que tu me connais ?

**Moji**

Moi je connais tout le monde,
J'en sais de plus méchants que les bêtes fauves ;
Je connais des hommes, dont j'ai épargné la vie,
Et qui, s'ils me reconnaissaient, m'offriraient sans pitié
Le nœud coulant à l'instant même.

**Charlemagne**

C'est encore Moji !

**Roland**

Oh ! si j'étais libre !

**Nême**

Élançons-nous dessus !

**Moji**

Que vous disais-je ? Je prévoyais le coup.
Allons ! puisque vous n'êtes pas sage, faisons un peu de kajôl.

Il fait les mêmes signes, en disant ;

Kajil kajôl,
Dival divôl,
Manûl manôl.

Ils se rendorment, sauf Charles et Roland.

Restez éveillés tous deux, puisqu'il vous faut rester inoffensifs ;
Car vous m'appartenez comme souris au chat.

Il se croise les bras, et parle avec plus de lenteur

Charles, dis maintenant qui de nous deux est roi ?
Je tiens entre mes mains ton corps et ta vie ;
Je suis porteur du glaive et porteur du sceptre d'or,
Au lieu que tu es devant moi lié, impuissant et pauvre,
Tu ne m'as témoigné que haine et rancune,
Moi, je ne t'ai vaincu que pour pardonner,
Nulle force en ce monde ne peut briser tes fers,
Si ce n'est moi, Moji, le plus chétif des hommes,

Lavar d'in, c'hoaz eur wech, p'hini zo gwir roue,
P'hini zent ar gwella deuz gourc'hemenn Doue?

**Charlemagn**

Aboë ma c'hon gânet, he me tri-ugent vloaz,
Zarmonniou gant an Diaoul n'am oa ket klêvet c'hoaz.

**Roland**

Te zo brao d'id hiriè dispak prezegenuou,
Eur zôn all a gânfez dindan va c'hrabanou.

**Moji**

Na t'euz reketet d'in netra nemed ar groug,
Roland; me baëo d'id ar vad evit an droug:
Varc'hoaz, pa vo peurgraët ho c'housk gant ar re-man,
'Rofont d'id Durandal evit 'n em diskoulman.

Treï a ra tresek ar roue.

Ha te, pa na t'euz ken ezom da gaozeal,
Gra toutouik aze, Charlez, gant ar re-all.

Ar roue chom kousket.

Moji zistag ar roue, hag a lavar da Roland

Evel-hen, va mignon, tiliammer eur gav;
Zell mad, evit ober ar memez giz arc'hoaz.

Gopal a ra:

Renod! deuz da zikour zamma hon fakaden!

## EIZVED PENNAD

*Ar memez re, Renod ouspenn, ha penn Boyard o tremen dre an nôr.*

**Renod**

Perak talc'hez keït all Roland gant he chaden?

**Moji**

Prestik vo diluïet; hogen, d'ean raï vad
Chomm stag eur pennadik abalamour reïsat.

**Roland**

C'houi ho taou, pa vin libr, c'houzanvo nerz va brec'h.

**Renod**, o tont têr war zu Roland:

Ha me zonj, a gaw d'id, 'rog out kemer an tec'h?

**Moji**

Amzer, bugaligou: me oar oc'h potret vad,
Heb dale vo gwelet p'hini 'r gwella danvad,
Aman, Renod! Aman, Renod!

Tostat a ra Renod, hag a savont ar roue, unan a bep penn.

**Roland,** a boez penn

Arzaw! skoazel d'an Impalaër!
Dihunit! hon roue zo vonet gant al laër!

Dis-moi, encore une fois, lequel est vraiment roi,
Lequel se conforme le mieux à la loi divine ?

**Charlemagne**

Depuis ma venue au monde, et j'ai soixante ans.
Je n'avais pas encore entendu le diable sermonner.

**Roland**

Tu as la partie belle aujourd'hui pour tes prédications
Tu chanterais sur un autre ton, si tu étais entre mes mains

**Moji**

Tu ne m'as jamais souhaité que le gibet,
Roland ; je te rendrai le bien pour le mal :
Demain, quand ceux-ci auront terminé leur somme,
Ils te rendront ta Durandal pour te délivrer.

Il se tourne vers le Ro

Et toi, puisque tu n'as plus rien à dire,
Fais dodo, Charles, avec les autres

Le roi reste endormi

Moji délie le roi, et dit à Roland

Voilà, mon ami, la manière de délier un homme ;
Regarde bien, pour en faire autant demain.

Il crie

Renaud ! viens m'aider à charger notre fardeau !

## HUITIÈME SCÈNE

*Les mêmes, Renaud de plus, et la tête de Boyard passant par la porte*

**Renaud**

Pourquoi tenir si longtemps Roland enchaîné ?

**Moji**

Il sera bientôt délié ; mais cela lui fera du bien
De rester un peu aux fers, afin de s'apprivoiser.

**Roland**

Vous deux, quand je serai libre, vous sentirez la force de mon bras.

**Renaud,,** marchant furieux sur Roland.

Crois-tu que je songe à fuir devant toi ?

**Moji**

Du calme, les enfants, je vous sais forts gaillards,
Bientôt, l'on verra qui des deux est le meilleur
Ici, Renaud !

Renaud s'approche, et ils soulèvent le roi, un à chaque bout.

**Roland** à tue-tête.

Debout ! au secours de l'Empereur !
Réveillez-vous ! l'on va nous voler notre Roi !

**Moji**, erru tre e toul an nor gant ar roue
Da roue zo furoc'h vit-out, pa na lâr ger ;
War Boyard a c'ha kwit, war he droad teuï d'ar gêr.
Be zioul evel da vestr : forz traou vê d'anduri ;
Lec'h vê staget ar c'hawr, a renk chomm da beuri.

*Divez ar bevare arvest.*

T. Ar GARREK.



**Moji**, arrivé près de la porte avec le roi.

Ton roi est plus sage que toi, il ne dit mot :
Il s'en va sur Boyard, et reviendra à pied
Sois silencieux comme ton maître : il faut supporter bien des [choses ;
Où la retient sa corde, la chèvre doit brouter.

*Fin du quatrième acte.*

T. LE GARREC.



# Pemped Arvest

## E kastel Montoban, rannet al leur-zeatr etre diou loden

### KENTAN PENNAD

*Charlemagn, hec'h-unan, kousket en eur gador*

**Charlemagn,** o tihun

Sethu graêt ganin c'hoazeur c'housk war va c'hoaze;
Eur pleg fall, a welan, 'm euz kemeret aze.
Mœs pelec'h man va zud ?... Aman n'eo tamm henvel
Deuz ar gampr venn enhi bep beure o sevel.
Ar lojeïz gavan stumet deuz eur c'hastel :
Mogeriou teo, perzier houarn, touriou uhel
Fors pelec'h, mestr ebarz oun vel kent, pa welan
War leïn an doural-veur aërouant ru Roland ;
Ha bet 'meuz an dizamm euz ar Moji divez...

### EIL PENNAD

*Charlémagn, Moji, ar pevar mab Emon*

**Moji**

Deiz mad d'id, roue Frans ! Ni oa pemp war evez
Gant aoun a vankchê d'id eun dra bennag 'n hom zi,
Ha prest d'az servija, kei kent ha ma komzi.
Rak aman out 'mar plij, e kastel Montoban,
Hag ar marc'h kaër Boyard 'n'euz da zouget aman

**Charlemagn**

C'houi eta vo dre holl hag atao war va c'hent ?
Hogen, ar c'hastel-man va ni eo ar perc'hent,
Ha duhont a welan he aërouant e skour.

**Renod**

Rabad d'ec'h deuz he berz bean c'hedal zikour,
Va roue : rak aman na zeuï Roland ebet ;
N'euz den war an douar na galloud dre ar bed
Gement all ho tenna deuz tre hor skilfo-ni.

**Richard**

Me 'n hini 'm euz paket a aërouant ru ho ni,
Ha mistri omp warnhan, koulz ha war ho pue,
Mar keromp 'n em diskwez velt-oc'houi didrue.

**Charlemagn**

Lazit hanon dustu, heb espern tamm va lêr,
Mœs war va lerc'h, michanz, vo c'hoaz eun Impalaër,

# Cinquième Acte

## Au château de Montauban

(*La scène est partagée en deux*)

### PREMIÈRE SCÈNE

*Charlemagne seul, endormi sur une chaise*

**Charlemagne**, s'éveillant

Voilà que je suis encore endormi sur mon séant ;
J'ai pris là, je le vois, une mauvaise habitude.
Mais où donc sont mes gens ?.. Ceci ne ressemble en rien
A la chambre où je me lèvre chaque matin.
Cet édifice m'a tout l'air d'un château-fort :
Epaisses murailles, porte de fer, tours élevées.
Quel que soit le lieu, j'y commande en tout cas ; je vois, en effet
Au sommet du donjon, le dragon rouge de Roland ;
Et je suis débarrassé de cet impudent Moji...

### DEUXIÈME SCÈNE

*Charlemagne, Moji, les quatre fils Aymon*

**Moji**

Je te salue, roi de France ! nous étions cinq, veillant
A ce que rien ne te manquât, en notre demeure,
Et prêts à te servir, au premier mot :
Car tu es ici, ne t'en déplaise, au château de Montauban,
Et c'est le beau cheval Boyard qui t'y a transporté.

**Charlemagne**

Vous serez donc toujours et partout sur mon chemin ?
Mais, en ce château, mon neveu est le maître,
Et je vois son dragon suspendu là-bas.

**Renaud**

Rien ne vous sert de compter sur son secours,
O mon roi : car nul Rolland n'entrera ici ;
Il n'est homme sur terre ni puissance au monde
En mesure de vous tirer d'entre nos serres.

**Richard**

C'est moi qui ai pris le dragon rouge de votre neveu,
Et nous en sommes maîtres ainsi que de votre vie,
Si nous voulons nous montrer impitoyables comme vous.

**Charlemagne**

Tuez-moi sur-le-champ, sans épargner ma peau,
Mais après moi, j'espère, il y aura encore un Empereur.

Lazet ganec'h va ni, lazet ganec'h va mab :
Em c'hasit 'ta d'ho c'heul, skwiz oun o klevet gwab.

**Renod**

Selaouit, va roue : diskwezet hon euz d'ec'h
N'omp ket tud da sponta na da gemer an tec'h,
Na kennebeut da skeï eun enebour dinoaz.
Hogen, klasket oc'h euz hon lakat war an noaz,
Distreï ouzimp an neb a dleê hon karout,
Goude oa deuz ho perz bet ar c'henta taol broud.
Trec'hi warnomp dre nerz n'oc'h euz gallet biskoaz
Pa oa 'r gwir hec'h unan o reï d'emp harp ha skoaz.
Trubarderez zoken oc'h euz laket ouzomp,
Ha ni trec'h evel kent !

Daoulina reont ho femp

Mad ! breman a kwezomp
D'an daoulin dirazoc'h : rak c'houi eo ar Roue,
Rak war ho tâl eo bet garânet gant Doue
Ar merk zantel a lak ar pennou da blega,
Hag, e deûn peb kalon, an droug-ranz da waga.
Mar prizet pardoni, a refoc'h dre zousder
Ar pez na raï biken na galloud na brasder.
Pardonit, va roue : gwelloc'h servijerien
Vit omp-ni na po ket etouez ho marc'heïen.

**Charlemagn**

Dec'houi, mibien Emon, lawen a pardonin,
Gant ma teuïo Moji chadennet stard ganin.

Zevel reont ho femp

**Moji**

Fors pegement a vo va chadennou stardet,
Me dec'ho, pa garin, digant da zoudardet.

**Renod**

Moji zo bet perc'hen d'ho pue aliez,
Ha n'euz graët d'ec'h biskoaz drouk na fallagriez.

**Moji**

Galloud eun tamm zorser zo bet trec'h d'he c'hini :
Kement-se 'n hini vir outhan da bardoni.

**Charlemagn**

N'eo ket mezuz bean trec'het dre zorserez ;
Hogen, bevan dindan dispriz hag waperez
Na c'houzanvin biken, tra vin roue Bro-c'hall,
Gant-se, pardon ebet na vo vit an den fall,
Kousort an holl diaolou hag enebour Doue,
P'hini 'n euz graët biskoaz 'med faë war he roue.
Moji vo d'in, anez kendalc'ho ar brezel.

**Richard**

Ia, mar vemp-ni diot awalc'h vit da lezel
Da vont ac'hann, Ieïz da galon a zonjou droug ;

Vous avez tué mon neveu, vous avez tué mon fils :
Envoyez-moi donc les rejoindre, je suis las de vos railleries.

**Renaud**

Ecoutez, mon roi : nous vous avons prouvé
Que nous ne sommes ni des trembleurs ni des fuyards,
Et que nous ne frapperions jamais un ennemi désarmé.
Mais, vous avez voulu nous réduire à la misère.
Et nous aliéner le cœur qui devait nous aimer,
Bien que la première provocation fût venue de vous.
Vous n'avez jamais pu nous vaincre par la force,
Parce que nous avions le bon droit même pour appui et soutien.
Vous avez employé contre nous jusqu'à la trahison,
Et nous sommes vainqueurs, malgré tout !

*Ils s'agenouillent tous les cinq.*

Eh bien ! nous tombons maintenant
A genoux à vos pieds : car vous êtes le Roi,
Car sur votre front a été gravé par Dieu
Le signe sacré qui fait se courber les têtes,
Et qui, au fond des cœurs, apaise les rancunes.
Si vous daignez pardonner, vous ferez par douceur
Ce que ne feront jamais ni la force ni la grandeur.
Pardonnez, mon roi : vous ne trouverez jamais
Parmi vos chevaliers de meilleurs serviteurs que nous.

**Charlemagne**

Je vous pardonne volontiers, à vous fils d'Aymon,
Pourvu qu'on me livre Moji, étroitement enchaîné.

*Ils se lèvent tous les cinq.*

**Moji**

Si fortement que l'on puisse serrer mes chaînes,
J'échapperai, suivant mon bon plaisir, à tes soldats.

**Renaud**

Moji a souvent tenu votre vie en ses mains,
Et ne vous a jamais fait ni mal ni méchanceté.

**Moji**

Le pouvoir d'un petit sorcier l'a emporté sur le sien :
Voilà tout ce qui l'empêche de pardonner.

**Charlemagne**

Ce n'est pas une honte d'être vaincu par des maléfices ;
Mais vivre, exposé au mépris et à la raillerie,
Je ne le souffrirai jamais, tant que je serai roi de France.
Aussi, il n'y aura aucun pardon pour ce méchant,
L'ami de tous les diables et l'ennemi de Dieu.
Qui n'a jamais eu que du dédain pour son roi.
Moji m'appartiendra, sinon, la guerre continuera.

**Richard**

Oui, si nous avons la naïveté de te laisser
Partir d'ici, le cœur plein de méchants projets ;

Mœs, mar bê graët ouzin. te c'haï dustu d'ar groug,
Vel t'e voa da c'hunan reketet da Voji

**Moji**

Mar vijemp ken pennek ha te da 'n em venji,
Te bignfé zur d'anec'h hervez lavar Richard ;
Hogen, n'omp ket tud ken garo na tud ken stard.
Goude oa ket dre vrao. en hom zy t'euz kousket,
Hostiz out d'emp hirie: aman na varvi ket.

**Guichard**

Moji bardon hanoc'h, ni ho pardon ive.

**Alard**

Vit hot, potr reudfoc'h ket gant hon kanab neve.

**Charlemagn**

Kredid, potred n'am euz tamm aoun 'rak ar maro.

**Richard**

Gwall abred az kavan d'ober da botr faro,
Rag heb dale vefet treuzet gant va c'hleze.

Hanter-diwinna ra he c'hleze.

**Renod**

Kempenn d'oustil, Richard, ha buhan ! Eur vez é
Zevel hebken ar gaoz da lazan eur roue !
Ni, Charlez, n'omp ket tud da zilamm he vue
Digant an den a zoug merk Doue war he benn,
Na gant neb zo goullo he zorn da 'n em difenn :
Ouz an eil 'm eump doujanz, ouz egile, true.

## TREDE PENNAD

*Ar memez re, Salomon-Breïz ouspenn.*

**Salomon-Breïz**

Salud d'ec'h, aotronez, d'ec'h dreïst holl, va Roue;
Levenez ha dudi zo ennhon p' ho kavan
Iac'h ha nerzuz bepred, stumet deuz ar bravan.

**Charlemagn**

Deiz mad d'id, va Breïzad !

**Moji**

Deiz mad d'id. Salomon !

**Renod** hag he vreudeur

Te vo deut mad atao e ty mibien Emo

**Charlemagn**

Petra zigememez, va mignon, a neve ?

**Salomon**

Duman tre hon daouarn, 'z euz eur roue ive

Mais, si l'on m'écoute, tu seras immédiatement pendu,
Supplice que tu souhaitais toi-même à Moji.

**Moji**

Si nous étions aussi tenaces que toi dans notre vengeance,
Tu monterais sûrement au gibet dont parle Richard ;
Mais nous n'avons ni ta cruauté ni ton entêtement.
Quoiqu'à contre-cœur, tu as dormi sous notre toît,
Tu es notre hôte aujourd'hui : ici, tu ne mourras pas.

**Guichard**

Moji vous pardonne, nous vous pardonnons aussi.

**Alard**

Pour cette fois, ce n'est pas notre chanvre neuf qui vous [fera raidir.

**Charlemagne**

Croyez bien, jeunes gens, que je ne crains nullement la mort.

**Richard**

Je te trouve bien pressé de faire ton fanfaron,
Car, sans plus tarder, je te transpercerai de mon glaive.
Il dégaîne à moitié

**Renaud**

Rengaîne ton outil, Richard, et vite ! c'est une honte
D'oser seulement parler de tuer un roi !
Nous sommes incapables, Charles, d'ôter la vie
A l'homme dont Dieu a consacré le front,
Et à celui qui n'a rien en main pour se défendre ;
L'un a droit à notre respect, l'autre, à notre pitié.

## TROISIÈME SCÈNE

*Les mêmes, Salomon de Bretagne en plus*

**Salomon de Bretagne**

Je vous salue, seigneurs, et vous surtout, mon Roi ;
Je suis réjoui et heureux de vous trouver
Toujours sain et vigoureux, avec la meilleure mine du monde,

**Charlemagne**

Bonjour à toi, mon Breton !

**Moji**

Bonjour à toi, Salomon !

**Renaud et ses frères**

Tu seras toujours le bienvenu chez les fils Aymon.

**Charlemagne**

Quelles nouvelles apportes-tu, mon ami ?

**Salomon**

Là-bas, nous détenons aussi un roi prisonnier.

**Renod**

Va breur kaër, marteze ?

**Ar pevar all**

Yon, ar prinz trubard ?

Salomon a lavar : Ia ! gant he benn

**Moji**

Pelec'h 'ta, Solomon, eo kavet ar c'hanfard ?

**Salomon**

An deiz oa gant Richard paket an aërouant,
Oamp eun nebeut o c'heul Olier ha Roland,
Rust ha têr hon zremmou, dispak hon c'hlezeier
Oc'h argas eur vleïez dre greïz ar c'hoazeïer,
Pa zigweaz ganemp tri manac'h o vale
E komz peoc'huz mad ann eïl ouz egilé.
An hini kreïz a zroug-livê dre ma tostê,
Hag a daol hen gweljomp o lammet a goste,
Vel a nij eul lapouz aounik 'raog ar sparfel.
Sethu Roland, a red ken primm hag an avel,
Kerkent en he gichen, krog pounner en he skoa,
Ha dustu c'hanvejomp eo Yon 'n hini oa
O krena dirazomp evel eun torfetour.

**Renod**

Den fall eo ar muntrer, gwasoc'h den an traïtour :
Roland, en eur baka Yon, rêz eun tôl mad ;

Da Richard

Rent he dragon d'ean vit hen trugarekât.

**Richard**

En eur distaga an aërouant da reï da Salomon

Ra vo rentet d'ean, Renod, pa c'houlennez !

En eur diskwez Charlemagn

Heb tamm keuz a rôfen heman vit kaout hennez.

**Salomon-Breïz**

Da ginnig an trok-se 'n hini 'm oun deut aman.

**Moji**

Ni glaskê, plomm awalc'h, an dizamm ouz heman,
Sethu eur roue all d'emp breman war ' marc'hat !

**Salomon-Breïz**

Mad ! an emgleo zo graët : me zo vont da gerc'hat
Yon betek aman ; prestik me zistroïo.

Saludi ra, ha kwit

**Renaud**

Mon beau-frère, peut-être ?

**Les quatres autres**

Yon, le prince félon ?

Salomon fait un signe de tête affirmatif

**Moji**

Où donc, Salomon, a-t-on trouvé ce coquin ?

**Salomon**

Le jour même où Richard s'empara du dragon,
Nous suivions en petit nombre Olivier et Roland,
Les traits farouches et terribles, nos épées en main,
Poursuivant une louve au milieu des bois,
Quand nous rencontrâmes trois moines en promenade,
Conversant bien paisiblement l'un avec l'autre.
Celui du milieu pâlissait en se rapprochant,
Et soudain nous le vîmes faire un bond de côté,
Tel un oiseau craintif fuit devant l'épervier.
Voilà Roland, dont la course à la vitesse du vent,
Qui le rejoint en un clin d'œil, lui met sa lourde main sur l'épaule,
E aussitôt nous reconnaissons Yon,
Tremblant devant nous comme un malfaiteur.

**Renaud**

Si le meurtrier est pervers, le traître l'est davantage :
Roland, en s'emparant d'Yon, fit un acte louable ;

A Richard

Rends-lui son dragon, pour l'en remercier.

**Richard**, détachant le dragon pour le donner à Salomon

Qu'il lui soit donc rendu, Renaud, selon ton désir !

Montrant Charlemagne

J'échangerais sans regret celui ci contre celui-là.

**Salomon de Bretagne**

C'est pour proposer cet échange que je suis venu.

**Moji**

Nous cherchions, précisément, à nous défaire de celui-ci,
Et nous voilà pourvus d'un autre roi, par dessus le marché !

**Salomon de Bretagne**

Eh bien ! c'est entendu : je m'en vais quérir
Yon jusqu'ici ; mon retour ne tardera pas.

Il salue et part

## PEVARE PENNAD

*Ar memez re, nemed Salomon-Breïz*

**Moji**

Mall am euz da welet pebez penn a raïo.

**Gwchard**

Me, da lakat d'ean va daou zorn war he choug.

**Alard**

Me, da starda ar skoulm-reder en dro d'he c'houg.

**Renod**

Roue, lavaret d'emp eur wech c'hoaz, 'raog kwitât,
Ha c'houi zo 'n hon kenver bepred er memez stâd,
Prest d'ober d'emp brezel gwasoc'h eget biskoaz ?

**Charlemagn**

Lavaret am euz d'ec'h, hag a lavaran c'hoaz,
Ken a vo chadennet Moji tre va daouarn,
Na po sort diganin nemed tân hag houarn.

**Richard**

Lez an den dinatur da c'hoari vel ma kar :
Mouga zur a raïo gant eur c'horvad kounnar.

**Moji**

Eur roue, va zud kêz, n'eo ket vel an dud all ;
Bale treuz blij d'ean, evel d'ar c'hezek dall.

## PEMPED PENNAD

*Ar memez re, Salomon hag Yon ouspenn*

**Salomon-Breïz**

Distro oun 'toul ho tôr, gant ar roue Yon,
Vit an trok divizet etrezomp, tud gwirion :
Seth' aman ho roue, rentet d'in va c'hini.

**Moji,**

Hep dale c'haï ganid da glask he zijuni,
Rak, boë dec'h, 'neuz chanket nemed komzou gollo.

**Guichard**

Pell zo 'm oa ket gwelet da benn en dizolo,
Yon ; hogen, ember a vo zavet uhel,
Epad ma ruskello da gig gant an avel.

**Renod,** en eur zigeri an nôr

It, roue Charlemagn, it dre-holl er bed-man,
Da glask tud d'ober d'ec'h vel ma zo graët aman.

**Charlemagn**

Ar pez a zo graët d'in na gweo ket en dour.

## QUATRIÈME SCÈNE

*Les mêmes, moins Salomon de Bretagne*

**Moji**

J'ai hâte de voir la tête qu'il fera.

**Guichard**

Et moi de lui poser les deux mains sur l'épaule.

**Alard**

Et moi de lui serrer le nœud coulant autour du cou.

**Renaud**

Roi, dites-nous une fois encore, avant de partir
Si vous persistez dans vos dispositions à notre égard,
Si vous songez à nous combattre plus que jamais ?

**Charlemagne**

Je vous l'ai dit, et je vous le répète,
Tant que Moji ne sera pas enchaîné entre mes mains,
Vous n'aurez de ma part que du feu et du fer.

**Richard**

Laisse cet homme dénaturé se démener à sa guise :
Il sera sûrement étouffé par un accès de rage

**Moji**

Un roi, mes chers amis, ne ressemble pas aux autres hommes ?
Il se plaît à marcher de travers, comme les chevaux aveugles.

## CINQUIÈME SCÈNE

*Les mêmes, Salomon et Yon en plus*

**Salomon de Bretagne**

Je reviens à votre porte, avec le roi Yon,
Pour l'échange dont nous sommes loyalement convenus .
Voici votre roi, rendez-moi le mien.

**Moji**

Sans tarder, il va te suivre pour déjeûner,
Car, depuis hier, il n'a eu sous les dents que des paroles vides.

**Guichard**

Depuis longtemps, je n'avais vu ta tête à découvert,
Yon ; mais bientôt elle sera haut perchée,
Pendant que ta carcasse se balancera au vent.

**Renaud,** en ouvrant dehors.

Allez, roi Charlemagne, allez partout en ce monde,
Chercher qui vous traite comme vous fûtes ici traité.

**Charlemagne**

Ce que l'on m'a fait ne tombera pas à l'eau.

**Richard,** en eur vouta nean maëz
Kê ! roue vit roue, traïtour evit traïtour !
**Moji**
Ha diwall da chomm ken kousket war gadoriou.
**Salomon-Breïz,** o pellât gant ar Roue.
Kenavo 'ta, potred !
**Charlemagn**
Prennit mad ho tôriou.
**Alard**
Mar bê gwelet, Charlez, ho fri en tu-man ken,
N' eo ket ni, marteze, 'n hini vo en anken.
Charlez ha Salomon kwit.

## C'HOUEC'HVED PENNAD

*Renod hag he vreudeur, Moji, Yon*

**Renod**
Breman, Yon, p' az eo tec'het kwit ar re-all.
Breman, etre kerent, a c'hellomp kaozeal,
**Yon,** o kwea d'an daoulin
Pardounit, va breur-kaër, ha c'houi, va mignoned.
**Richard**
Labeez ket 'hanomp gant hanoïou daonet,
Rak da vignoned-te a zo chomm en ifern.
**Yon**
Lez 't ganin va bue : me roïo d'ec'h a vern
Va finvidigezou, va zensoriou kuzet,
Va c'hurunen roue. Goude po va lazet,
Pesort a c'honefoc'h ?
**Renod**
Eur gentel peurbaduz,
Vit an amzer da zont, d'ar rouane kabluz,
D'ar c'herent disleal, d'an holl drubarderien.
Evit d'aour ha d'arc'hant, koulz ha da wenneïen,
Ni ra faë warnhê holl evel war ho ferc'hen.
Gra breman war da dâl, ha gra war da gerc'hen
Zin ar groaz, vit goulen pardon Mestr an Nevo,
Rak diganemp hon femp tamm true na t'evo.

## SEIZVED PENNAD

*Ar memez re, Klera ouspènn*

**Klera,** o taoulina ive
Renod, va gwaz karet, va zenera mignon,
Vit eur wech m'ho pedan, selaouit ac'hanon :
Gaou an euz graët va breur dimeuz ho tud ha c'houi,

**Richard,** le poussant dehors

Va donc ! roi pour roi, traître pour traître !

**Moji**

Et prends garde désormais de t'endormir sur les chaises.

**Salomon de Bretagne,** s'éloignant avec le roi

Adieu donc, les gars !

**Charlemagne**

Fermez bien vos portes

**Alard**

Si jamais votre nez, Charles, reparaît de ce côté,
Ce n'est peut-être pas nous qui nous en affligerons.

Charles et Salomon s'en vont

## SIXIÈME SCÈNE

*Renaud et ses frères, Moji, Yon*

**Renaud**

Maintenant, Yon, que les autres sont partis,
Maintenant, nous pouvons causer en famille.

**Yon,** tombant à genoux

Pardonnez, mon beau-frère, et vous, mes amis.

**Richard**

Epargne-nous la flétrissure d'un nom maudit,
Car tes amis, à toi, résident en enfer.

**Yon**

Laissez-moi la vie. J'entasserai devant vous
Mes richesses, mes trésors cachés,
Ma couronne de roi. Quand vous m'aurez tué,
Qu'y gagnerez-vous ?

**Renaud**

Une éternelle leçon,
Dans les temps à venir, pour les rois coupables,
Pour les parents félons, pour tous les traîtres.
Quant à ton or, ton argent et ta monnaie,
Nous les méprisons comme leur possesseur.
Trace maintenant sur ton front et sur ta poitrine
Le signe de la Croix pour demander pardon au maître du Ciel,
Car de nous cinq tu n'obtiendra aucune pitié.

## SEPTIÈME SCÈNE

*Les mêmes, Claire en plus*

**Claire,** s'agenouillant aussi.

Renaud, mon cher époux, mon plus tendre ami,
Ecoutez la première prière que je vous adresse :
Mon frère vous a fait tort, ainsi qu'à vos parents,

Kabluz eo bet va gwâd e kenver hoc'hini ;
Hogen, mar g'oun bet d'ec'h eur wreg gwir ha feal,
Mar 'meuz d'ec'h prientet eurvad dreïst ar re-all,
Neuze, Renod, zonjit en hon bugaligou ;
Diwall't na vo biken en ho skouarnigou
Tollet komzou vel-hen, lemmet gant teodou-droug :
« Eont bugale Renod zo marvet war ar groug ! »
N'eo ket evit va breur a c'houlennan true :
Abred pe zivezad vo kavet gant Doue ;
Piou-bennag 'n euz graët fall, a c'houzanv poan bepred
Dre ar c'heuz noz ha deiz o krignat he spered.
Lezit heman en beo da stleja he chaden ;
Mar am c'harit, Renod, taolit plêd em feden.

**Renod,** o sevel aneï :

Da lavariou, Klera, laç ac'hanon nec'het

**Moji**

Pelloc'h vit-omp a wel peurvuïa ar merc'hed,
Dreïst holl pa vent gwiziek ha fur evel Klera :
Prederiomp eur pennad

**Renod**

Ia, ze eo ar sklêra ;
Guichard, bout anean chadennet eu tour-meur.

**Yon,** o sevel

N'euz forz, gant ma vevin ! bennoz d'id-te, va breur !

**Renod**

Peuc'h d'in ! rak mar chommez da zamma an douar
N'eo ket denn all a zo kirriek nemed da c'hoar :
Vit an Diaoul, a-wejou, ped œligou Doue.

**Olier,** a ziavaëz

Aman 'z euz eur c'hannad deuz a berz ar roue.

**Renod,** da Wichard

Toll hennez en disheol !

Guichard a gas Yon kwit

**Moji**

Petra gân d'emp Charlez ?

**Olier,** a ziavaëz

Digoret d'in an nôr, kaozefomp war hon poez.

Digeri rêr d'Olier

## EIZVED PENNAD

*Ar pevar mab Emon, Moji, Klera, Olier*

**Olier**

M'ho salud, aotronez !

Mon sang a été coupable envers le vôtre ;
Mais, si je fus pour vous une épouse sincère et fidèle,
Si je vous ai procuré plus de bonheur que tous les autres,
Alors, Renaud, songez à nos petits enfants ;
Prenez garde qu'il parvienne jamais à leurs petites oreilles
De ces paroles, aiguisées par de méchantes langues.
« L'oncle des enfants de Renaud mourut sur un gibet ! »
Ce n'est pas pour mon frère que je demande pitié :
Tôt ou tard Dieu le trouvera ;
Quiconque a mal agi, est sans cesse tourmenté
Par le remords, qui lui ronge l'esprit nuit et jour.
Laissez la vie à celui-ci pour traîner sa chaîne ;
Si vous m'aimez, Renaud ayez égard à ma prière.

**Renaud**, la relevant.

Tes paroles, Claire, me plongent dans l'anxiété.

**Moji**

Les femmes voient généralement plus loin que nous,
Surtout, quand elles sont sensées et sages comme Claire :
Réfléchissons un peu.

**Renaud**

Oui, c'est ce qu'il y a de plus simple ;
Guichard, jette-le, enchaîné, dans le donjon.

**Yon**, se levant

N'importe, pourvu que je vive ! sois béni, mon frère !

**Renaud**

Tais-toi ! car si la terre continue à te porter,
Tu ne le dois à nul autre qu'à ta sœur :
Parfois, les anges de Dieu prient pour le Diable.

**Olivier**, du dehors

Il y a ici un messager de la part du Roi.

**Renaud**, à Guichard

Mets celui-là à l'ombre !

Guichard emmène Yon

**Moji**

Qu'est-ce que Charles nous chante ?

**Olivier**, du dehors

Ouvrez-moi la porte, nous causerons à notre aise.

On ouvre la porte à Ollivier.

## HUITIÈME SCÈNE

*Les quatre fils Aymon, Moji, Claire, Olivier*

**Olivier**

Je vous salue, seigneurs !

**Renod**

Deïz mad d'id, Olier !
Ra vefet erru mad diabarz hon ferzier !

**Olier**

Ar roue ginnig d'ec'h, potred, an emgleo-man .
Lec'h digas a verniou tud vad da 'n em lazan,
Vê ket gwelloc'h, evit kloza ar stâl dustu,
Dibab an nerzusa da stourm euz a bep tu ?
Roland gemer ar garg deuz hon kosteen-ni ;
Deut an hini garfoc'h, hen n'euz aoun 'rak hini.

**Richard**

Nikun ama na spont ken nebeut 'rak Roland ;
Hogen ac'hanomp holl Renod eo ar gwellan,
Ha d'ean eo dleet eun hevelep henor.

**Moji**

Gwir a lerez, Richard ; mœs, pa teu d'in envor
Euz plenen Vaucouleur, me c'houlen da gentan.
C'haï daou all ac'hanomp war an dachen ganthan.

**Olier**

Mad ! va mignon Roland a lavarê, velt-out,
Vijê fur kaout daou dest a bep tu, bete gout,
Ha, mar deufê ket daou a benn da 'n em drec'hi,
Monet c'houec'h da jacha war diouskouarn ar c'hi.

**Renod**

Eur zonj euz an dibab 'n euz bet Roland aze :
Lavar d'ean a c'hall blëruman ha c'hleze,
Ha, pa 'n euz c'hoant kemer muzul euz va c'hraban,
Dont, pa gano, dirak mogeriou Montoban,
Daou all hag hen.

**Olier**

Mad tre, Renod ; ember da skoaz
Zammo 'r pounnera bec'h hi deuz zammet biskoaz.
Keno 'n distro ! me c'ha da gerc'hat an daou all.

**Renod**

Kenavo, Olier ! va gwâd a verv gant mall.
Olier kwit

## NAOVED PENNAD

*Ar pevar mab Emon, Moji, Klera*

**Klera**

Sethu c'houi e riskl braz adarre, va fried !
Va c'halon baour a c'ha da vean ankeniet
Keït ha vefoc'h duze !

**Renod**

Be dinec'h, Klera gêz !

**Renaud**

Bonjour à toi Olivier !
Sois le bienvenu dans notre enceinte

**Olivier**

Le roi vous propose, mes amis, cet arrangement ;
Au lieu d'envoyer des masses de braves s'entretuer,
Ne serait-il pas préférable, pour en finir de suite,
De choisir le plus fort comme champion de chaque côté ?
Roland se charge de remplir ce rôle pour nous ;
Vienne celui de vous qui voudra, lui ne craint personne.

**Richard**

Nul ici ne tremble non plus devant Roland ;
Mais de nous tous Renaud est le meilleur,
Et c'est à lui qu'un tel honneur est dû.

**Moji**

Tu as raison, Richard ; mais quand je me rappelle
La plaine de Vaucouleurs, je demande tout d'abord
Que deux autres de nous l'accompagne sur le terrain.

**Olivier**

Soit ! mon ami Roland disait, comme toi,
Qu'il serait sage, en tout cas, d'avoir deux témoins de chaque côté,
Et, si deux champions ne réussissaient pas à se vaincre,
De se mettre à six pour tirer les oreilles du chien.

**Renaud**

C'est une excellente idée que Roland a eue là :
Dis-lui qu'il peut aiguiser son glaive,
Et, puisqu'il désire prendre mesure de ma griffe,
Qu'il vienne, quand il voudra, sous les murs de Montauban,
Escorté de deux amis.

**Olivier**

Fort bien, Reneaud ; bientôt ton épaule
Supportera la plus lourde charge qu'elle ait jamais portée.
A tout à l'heure ! je vais chercher les deux autres.

**Renaud**

Au revoir, Olivier ! mon sang bout d'impatience.

Olivier part.

## NEUVIÈME SCÈNE

*Les quatre fils Aymon, Moji, Claire*

**Claire**

Vous voilà encore en grand danger, mon époux !
Mon pauvre cœur va se trouver dans l'angoisse
Tant que vous serez là-bas !

**Renaud**

Rassure-toi, chère Claire !

Deuz a wasoc'h risklou 'm euz gallet dont e maéz,
Ha, gant zikour Doue ha va brec'h 'teuin c'hoaz.

**Klera**

Va fedennou starta vo deuz ho c'heul, va goaz
Pere vo 'n daou gonsort a c'haï ganec'h duze ?

**Renod**

Diœez kavan ober eun dibab entrezë ;
Mws Guichard heg Alard, p' int an daou iaouankan,
Renko, en despet d'hê, chomm er gër an dro-man.

**Guichard**

Doue ! eürusa tud eo Richard ha Moji
O vean ken koz all !

**Alard**

Hogen, vit ho fenji,
Mar trofê 'n traou da fall, ni viro dir ha brec'h !

**Renod**

Abred pe zivezad an dud eon a vê trec'h.
Deomp eta, mignoned.

**Richard**

Ni zo prest da vale.
En em briata reont holl.

**Renod,** da Glera

Pok ive, deuz va ferz, d'hon zammou bugale.

## DEKVED PENNAD

*Roland, Renod, Olier. Richard-Normandi, Moji, Richard*

**Renod**

M'ho salud, aotronez ronez! hirie n'euz den gaouïad,

**Roland**

Devez mad d'id. Renod ! hirie teuez war droad ?
Pelec'h 'ta man Boyard ?

**Renod**

En he graou, o tebri
Eun tamm kerc'h goneet ganthan dindan da fri.

**Roland**

Teodet mad out, Renod, mar bê koulz da c'hleze ?
Hogen prestik, me gred, refet eun diaze.

**Renod**

Me wel dillad gwall gaër en dro d'id-te, Roland ;
Ember welin mar geuz eur gwas en da borpant.

**Roland**

Krog aze' mar c'hout bet biskoaz krog en eun dorn.
Renod a stard d'ean he zorn.

J'ai pu sortir indemne de plus grands dangers,
Et, Dieu et mon bras aidant, j'échapperai encore à celui-ci.

**Claire**

Mes plus ferventes prières vous suivront, mon époux !
Quels sont les deux compagnons que vous emmènerez ?

**Renaud**

Il me semble malaisé de faire un choix entre eux ;
Mais Guichard et Alard, étant les deux plus jeunes,
Devront, quoi qu'ils en aient, rester cette fois.

**Guichard**

Dieu ! qu'ils sont heureux, Richard et Moji,
D'être si âgés !

**Alard**

Mais pour vous venger,
Si un malheur arrivait, nous garderons glaives et bras !

**Renaud**

Tôt ou tard, la loyauté triomphe.
Partons donc, mes amis.

**Richard**

Nous sommes prêts à marcher.
Ils s'embrassent tous

**Renaud,** à Claire.
Un baiser aussi, de ma part, à nos jeunes enfants.

## DIXIÉME SCÈNE

*Roland, Renaud, Olivier, Richard de Normandie, Moji, Richard*

**Renaud**

Je vous salue, seigneurs! aujourd'hui, il n'y a aucun menteur,

**Roland**

Bonjour à toi, Renaud ! aujourd'hui, tu viens à pied ?
Où donc est Boyard ?

**Renaud**

En son écurie,
Mangeant une ration d'avoine qu'il a gagnée à ta barbe.

**Roland**

Tu as bonne langue, Renaud, à savoir si l'épée est aussi bonne
Mais bientôt, je présume, tu en rabattras.

**Renaud**

Je te vois couvert de bien beaux habits, Roland ;
Bientôt je saurai s'il y a un homme sous ton pourpoint.

**Roland**

Si jamais tu as serré une main, prends donc celle-là.
Renaud lui serre la main

Daonet ! strakal a ra ganthan va holl askorn !

**Renod**

Ar c'hik lakan ive da zansal a-wejou,
Ha, pa giri, welfet, mar zo [illegible] da kaojou.

**Roland.** [illegible]

Dispak da Flamberje, ene[illegible] va Zurandal,
De welc't piou a gweo da genta er bed-all.

**Renod,** [illegible] lavinna ive.

Dispakomp 'ta, vit gout p'hini ar hrenva-nê,
An diou wella kleze az euz dindan an ne.
Difeun da gig !

Stourm [illegible] pennadik, koll-gonid.

**Roland**

Sort-m[illegible] zint mal da netra.
An eïl eneb eben ; eur c'h[illegible]-gouren a ra
Buhanoc'h lamm d'eur gwas.

**Renod**

Dao d'ar gourennadek,
A ziskweo p'hini zo potr stard ha troadek.

A[illegible] ha da c'houren.

**Richard-Normandi**

An dro-man zo kavet daou c'houurenner dispar,
Plomm war ho divesker, vel gerrrek en douar.

**Richard**

En aner a c'houezont, heb diwèra foëltr vad ;
Koulz eo d'emp-ni, potred, kemer perz en argad.

**Olier**

Graët eun ehan ho taou.

**Roland**

Nan, nan ! diskwiz ebet
Ken a vo tu pe du ar stourm distlabeet.

**Moji,** dirak Olier

Pell zo ' walc'h a selloamp het gallout tamm c'hoari.
Dao d'hon zro, Olier, ha krogomp pa giri !

**Olier**

Gwall aoun a t'euz, Moji, na c'halfez ket mervel ;
Mad ! vit da ziboania, lakomp dir en avel.

En emgann a reont

**Richard,** da Renod

Lez Roland ganin-me, ha, vit da zidui,
Ro eur pennad kentel da botr an Normandi.

Da Roland

Ha te, Roland, kaoze breman gant an eïl breur.

Stourm a ra deuz Roland, ha Renod deuz Richard-Normandi.

Damnation ! il me fait craquer tous les os.

**Renaud**

Je fais aussi parfois danser la chair ;
Tu en jugeras quand il te plaîra, si tu as fini tes discours.

**Roland** en dégaînant

Déploie ta Flamberge contre ma Durandal,
Pour voir qui de nous tombera le premier dans l'autre monde

**Renaud,** dégaînant aussi

Soit, mettons au vent, pour savoir lequel est le mieux trempé,
Les deux meilleurs glaives qui soient sous le ciel.
Défends ta peau !

Ils combattent quelque temps sans résultat.

**Roland**

Ces épées ne valent rien
L'une contre l'autre ; la lutte fait
Plus vite tomber un homme.

**Renaud**

Va pour la lutte,
Qui fera connaître l'homme ferme et bien planté.

Ils rengaînent leurs fers, et luttent.

**Richard de Normandie**

Cette fois il s'est trouvé deux lutteurs hors pair,
Campés sur leurs jambes comme des rocs en terre.

**Richard**

Ils s'épuisent en vain, sans le moindre résultat ;

**Olivier**

Autant vaut, les gars, que nous prenions part au combat.
Reposez-vous tous les deux.

**Roland**

Non, non ! pas de répit,
Tant que le sort ne se sera prononcé pour l'un ou l'autre.

**Moji** faisant face à Olivier.

Depuis assez longtemps nous sommes spectateurs oisifs.
Allons ! à notre tour, Olivier, commençons quand tu voudras !

**Olivier**

Tu as bien peur, Moji de ne pouvoir mourir ;
Eh bien ! pour te sortir de peine, mettons nos fers au vent.

Ils se battent

**Richard** à Renaud.

Laisse-moi m'occuper de Roland, et, pour t'amuser,
Donne un bout de leçon au Normand.

à Roland

Et toi, Roland, parle maintenant au frère cadet.

Il lutte contre Roland, et Renaud contre Richard de Normandie

**Roland**

Te, michanz, a vo brao da leda war al leur.!.,
Daonet ! prestik vijê torret va Zurandal!

**Renod**

Te vad, kenderv Richard, a sko evel eun dall.

Stlapa ra kwit kleze Richard-Normandi, hag a krog en he vrec'h.

Deuz alese ganin, lezomp-hê d'ober dao.
Hê Moji, d'am zikour ! heman deu ket dre vrao.

**Moji**

Dustu ! kê, Olier, warlerc'h da damm houarn !
Rak me c'ha da ziski 'n daou-ze da 'n em c'houarn.

Stlapa ra kwit kleze Olier, ha da zikour Renod da jacha war Richard-Normandi.

**Roland,** krog e kleze Richard

Deuz buhan, Olier ! me zo krog en heman ;
Va eont vo peurlawen, mar gellomp hen flemman.

Olier hag hen a gas Richard diwar an teatr

**Renod**

Gwichard, Alard, hastit digeri ar c'hastel !

**Moji**

Aman 'z euz eun Normand, o c'houl he lod gwastel.
Mœs pelec'h eo manet Richard ? N'ho gweler ken.

**Renod**

Paket Richard ganthê ! Doue, pebez anken !
Barrek eo ar roue d'hen lakat d'ar maro;
Va flaneden, ziouaz ! a zo kriz ha garo.

**Moji**

Deuz atao ! rentet vo d'ean al liberte ;
Anez, me c'hoario eun tòl subtilite.
Kouls eo d'id mont ebars, Richard, a galon vad :
Evit hoaz, n'eo ket trenk ar zouben da danvât.

An nôr a zigor, hag a c'heont er C'hastel.

## UNNEKVED PENNAD

*Renod, Moji, Richard-Normandi, Guichard, Alard*

**Guichard**

Hon kenderv 'n hini zeu e lec'h hon breur Richard ?
Na pelec'h eo zac'het ?

**Renod**

An dro zo bet gwall stard :
Heman zo deûd ganemp, ha Richard œt ganthê.

**Moji**

Bet dizoursi ; Richard na varvo ket fete.

**Roland**

Toi, sans doute, tu seras facile à coucher par terre...
Diable ! un peu plus ma Durandal était brisée !

**Renaud**

Quand à toi, cousin Richard, tu frappes en aveugle.

Il fait sauter au loin l'épée de Richard de Normandie, et lui saisit le bras.

Allons-nous-en d'ici, laissons-les se cogner.
Hé ! Moji, à l'aide ! celui-ci ne vient pas de bon gré.

**Moji**

De suite ! Cours Olivier, après ton morceau de fer !
Car je vais apprendre la marche à ces deux-là.

Il fait sauter l'épée d'Olivier. et va aider Renaud à entraîner Richard de Normandie.

**Roland** saisissant l'épée de Richard.

Viens vite, Olivier ! je tiens celui-ci ;
Mon oncle sera au comble de la joie, si nous pouvons le pincer.

Olivier et lui emmènent Richard de la scène.

**Renaud**

Guichard, Alard, hâtez-vous d'ouvrir le château !

**Moji**

Il y a ici un Normand, demandant sa part de gâteau.
Mais où donc est resté Richard ? On ne les voit plus.

**Renaud**

Richard pris par eux ! Dieu quelle douleur !
Le roi est capable de le mettre à mort ;
Ma destinee, hélas ! est dure et cruelle.

**Moji**

Viens toujours ! la liberté lui sera rendue ;
Sinon, je jouerai un tour de subtilité
Autant vaut, Richard, que tu entres de bon cœur :
Pour le moment, la soupe n'a pas encore mauvais goût

La porte s'ouvre, et ils entrent au château

## ONZIÈME SCÈNE

*Renaud, Moji, Richard de Normandie, Guichard, Alard*

**Guichard**

C'est notre cousin qui vient au lieu de notre frère Richard
Où s'est il attardé ?

**Renaud**

La lutte a été très vive :
Nous avons pris celui-ci, et ils ont emmené Richard

**Moji**

Soyez sans crainte ; Richard ne mourra pas aujourd'hui

**Alard,** o staga Richard-Normandi.

**Pardoun d'in, va c'henderv,** pa renkan da staga,
**Hogen da chadennou lakin** er stum waka.

**Richard-Normandi**

**Stag atao, ha be zur** n'am bijê tam jalet
**O vean libr er gêr, lec'h** aman hualet.

## DAOUZEKVED PENNAD

*Ar memez re dreg ho mogeriou*; *Charlemagn*, *Olier*, *Roland*, *Salomon-Breiz*, *Nem*, *Richard* (*chadennet*)

**Charlemagn**

**Aman, Richard, dirak** mogeriou Montoban,
**Vo laket war da c'houg** an diveza ruban ;
**Kement-man dalveo** marteze eur gentel
**D'ar re-all, pa wetfont** diwar leïn ho c'hastel.

**Richard**

**Dont a c'hall da waska** va c'houg neb a garo,
**Dispouron a welin o** tostàt ar maro.
**Hervez ma touiz d'id, vit** eur wech, war va le,
**Gant hent striz an dever** 'm euz dalc'het da vale :
**Ar gaoz eon ha gwirion** n'am euz difennet ken,
**O c'houzanw evit-hi** diènez hag anken ;
**Chomet eo bet va dîr gwerc'h** euz ped gwâd dinam,
**Ha ken glân va c'halon** vel he c'hrouaz va mamm.
**Na grenin tamm, Charlez,** o vont dirak Doue,
**Biken ouzon na vo** ken kriz ha va roue ;
**Mæs, dreg ar mogeriou** uhel a zaw aze,
**Vit paëa va maro** zo c'hoaz peder c'hleze.

**Renod,** hep dispak

**Ho pet sonj, roue Franz,** espern bue Richard :
**Peb blêwen euz he benn** gousto d'ec'h eur zoudard.

**Charlemagn**

**Sethu krog ar re-man** 'darre da fougeal !
**Deuz 'ta Nem, va mignon** muïa gwir ha feal,
**Da lakat ar c'hroug-las** war goug an den trubard.

**Nem**

**Zalokras, va roue** : d'eur gwas evel Richard,
**N'ouffen a grenn ober** ar pez a c'houlennit.

**Charlemagn**

**Neuze Salomon-Breïz** a raïo ?

**Salomon-Breïz**

Kemennit,
**Va roue, forz petra** ho peuz hoant a c'hent all ;
**Mæs foëltr biken** na vin na bourrew na den fall.

**Charlemagn**

**Gant hoc'h ardou, potred,** pelloc'h, oun erru faëz

**Alard** attachant Richard de Normandie.

Pardonne-moi, cousin, s'il faut que je t'enchaîne.
Mais je serrerai tes fers le moins possible

**Richard de Normandie**

Attache-moi toujours, et crois bien que je ne serais pas fâché
D'être libre chez moi, au lieu d'être enchaîné ici

## DOUZIÈME SCÈNE

*Les mêmes derrière leurs murs : Charlemagne, Olivier, Roland, Salomon de Bretagne, Nême, Richard enchaîné*

**Charlemagne**

C'est ici, Richard, devant les murs de Montauban,
Que l'on va te mettre au cou le ruban fatal ;
Ceci servira peut-être de leçon
Aux autres, qui en seront témoins du haut de leur castel

**Richard**

Vienne qui voudra me serrer le cou,
Je verrai sans peur approcher la mort
Ainsi que je te l'ai juré, une fois pour toutes, solennellement
J'ai persévéré dans l'étroit chemin du devoir :
Je n'ai défendu que la cause du droit et du juste,
Pour laquelle j'ai souffert dénuement et douleur ;
Mon glaive s'est gardé vierge de tout sang innocent,
Et mon cœur aussi pur que le créa ma mère
C'est sans le moindre effroi, Charles, que j'irai devant Dieu,
Il ne sera jamais à mon égard aussi cruel que mon roi,
Mais, derrière ces hautes murailles qui se dressent là
Il reste quatre épées pour venger ma mort.

**Renaud** (sans se faire voir)

Souvenez-vous, roi de France, d'épargner la vie de Richard ;
Chaque cheveu de sa tête vous coûtera un guerrier.

**Charlemagne**

Les voici qui recommencent leurs fanfaronnades !
Viens donc. Nême, mon plus sincère et fidèle ami,
Passer le nœud coulant au cou de ce traître.

**Nême**

Excusez-moi, mon roi : à un héros tel que Richard
Je ne saurais, pour rien au monde, faire subir ce traitement.

**Charlemagne**

Alors Salomon de Bretagne le fera ?

**Salomon de Bretagne**

Ordonnez,
Mon roi, tout ce qui vous plaira par ailleurs ;
Mais je ne serai, au grand jamais, bourreau ni méchant homme

**Charlemagne**

Vos simagrées, les gars, finissent par me fatiguer :

C'hoant hoc'h euz holl jacha ho fri ganec'h e maëz,
Kerkent ma c'houlenner an disterra labour.
Hogen te, Olier, grougo va enebour.

**Olier**

Em zigaret, aotro Roue : ar vicher-se
N'eo ket ouzin, laza ran ken imed gant kleze ;
Ha kentoc'h a torfen va c'hiri war va c'hlin
Eget ober eur skoulm gant kanab na gant lin.

**Charlemagn**

Ennout, va niz Roland, man va harp divezan :
Roï d'in, en han' Doue, da vrec'h vit hen lazan.

**Roland**

Gwell vê ganin, va eontr, monet da glask lec'h all
Henorusoc'h zervij vit na zo en Bro-c'hall.
Red eo lavaret d'ec'h, vel kent, ar wirione.

**Moji**

O tispak dreist ar voger, eur penn korden en he zorn

C'houi zo, deuz a welan, gwall dapet, aotrone.
Mar c'heuz ezom kentel, me, lan ar vil vicher,
Zo zorser ha zoudard, pilhouër hag archer,
Me c'ha da ziski d'ec'h penaoz krougèr eun den.
N'ouzoc'h ket pesort zo aze, penn va c'horden ?
Koug va c'henderv kâret, Richard a Normandi ;

Richard-Normandi a zispak, eur gorden en dro d'he c'houg

Breman, ma na gar ket Charlez diziodi,
Eur jachik war houman, eun den œt d'ar bed-all.
Respont primm, roue Franz : an Ankou zo c'hedal.

**Roland**

Plegit vel kent, va eontr, eur wech en ho pue,
Hag ouz an daou Richard teurveït kemer true !
Daouzek vloaz zo a man ar Franz holl trubuillet,
Drastet ganec'h ho tud, poulladou gwâd skuillet,
En dro da bevar den, deuz graët d'ec'h nemed brao,
P'eo gwir, mistri warn-hoc'h, hoc'h espernent atao.
Breman, fell d'ec'h lakat hanomp da vourrêvien,
Nit distruja eur gwas, henor ar varc'heïen,
Ha lezel da grougan ho servijer gwella,
Balamour d'an droug-ranz a zalc'h d'ho touella.
Me dou, va eontr, a c'han a grenn d'ho tilezel,
Mar na glôzit dustu eun hevelep brezel.

Salomon-Breiz, Nem hag Olier (a-unan).

Ni raï ive, kentoc'h eget bean barnet
Da wel't evit netra krougan hon mignoned.

**Charlemagn**

Gant da benn fall, Roland, te lak hanon nec'het :
Moji gâno dre-holl 'n evo c'hoaz va zrec'het !

Votre désir à tous, c'est de vous dérober
Sitôt qu'on vous demande le moindre travail.
Mais toi, Olivier, tu pendras mon ennemi.

**Olivier**

Pardonnez-moi, Seigneur Roi : ce métier
Ne me convient pas, je ne tue que par le glaive ;
Et je préférerais briser le mien sur mon genou,
Plutôt que de faire un nœud avec chanvre ou lin.

**Charlemagne**

C'est toi, mon neveu Roland, qui restes mon suprême appui:
Prête-moi, au nom de Dieu, ton bras pour le tuer.

**Roland**

J'aimerais mieux, mon oncle, aller chercher ailleurs
Un service plus honorable que celui qu'on trouve en France.
Il faut bien, enfin, vous dire la vérité.

**Moji**

Se montrant au-dessus du mur, un bout de corte à la main.

Vous êtes à ce que je vois, fort embarrassés,Seigneurs.
Si vous désirez une leçon, moi, Jean aux mille métiers,
Qui suis sorcier, soldat, chiffonnier et gendarme,
Je vais vous enseigner comment l'on pend un homme.
Vous ne savez pas ce qu'il y a là, au bout de ma corde ?
Le cou de mon cher cousin, Richard de Normandie,

Richard de Normandie apparaît, une corde autour du cou,

Maintenant, si Charles s'obstine dans sa folie,
Une petite secousse à cette corde, un homme dans l'autre monde.
Réponds vite, roi de France : la mort est là qui attend.

**Roland**

Cédez enfin, mon oncle, une fois en votre vie,
Et daignez prendre en pitié les deux Richard !
Voilà douze ans que toute la France est bouleversée,
Que vous décimez vos gens, que le sang coule à flots,
A cause de quatre hommes, qui vous ont toujours bien traité,
Puisque, maîtres de votre personne, ils vous épargnaient [constamment.
Maintenant, vous voulez nous transformer en bourreaux
Pour détruire un homme. l'honneur de la chevalerie,
Et laisser pendre votre meilleur serviteur,
A cause de la rancune qui continue à vous dominer.
Je jure, mon oncle, que je vais entièrement vous délaisser,
Si vous ne mettez fin immédiatement à cette guerre.

Salomon de Bretagne, Nême et Olivier ensemble.

Nous en ferons autant, plutôt que d'être astreints
A voir pendre sans motif nos amis.

**Charlemagne**

Ta mauvaise tête, Roland, me jette dans l'embarras :
Moji se vantera partout de m'avoir encore vaincu !

**Moji**

Nan, lavaret a rin c'hout an nerzusa den,
Mar gellez euz da lorc'h peurderri ar chaden;
Ha neuze, p' az eo me 'n hini zo re aman,
Bremazoun vo echu va labour er bed-man.
Dirak da zaoulagad, Charlez, n'am gweli ken;
Kwitât a ran ar bed vit ober pinijen,
Hag evit, eur wech c'hoaz. digas da wir ar gôz;
« Da vanac'h ac'h eaz an Diaoul o tont da goz! »

**Charlemagn**

Evel-out a plegin dindan lêzen Doue
Va c'hasoni vel den, va lorc'h evel roue;
Deut aman 'ta, Renod. hag he vreudeur, ha te,
Vo ziellet ar peuc'h etrezomp holl fete.

**Moji**

Bennoz Doue warnout, Charlez, ha war da dud,
Ha kenvo er bed-all! Breman, Moji vo mud
Pokat ra d'an tri all, ha kwit

**Charlemagn**

Dichadennit Richard.

**Richard,** dustaget, o kwea d'ann daoulin

Pardounit, va roue!
M'ho servijo feal ar peur-rest va bue,

**Renod,** daoulinet gant Gwichard hag Alard

Ni, roue gallonduz, c'houlen pardon ive,
Hag a rent daoulinet hommaj d'eoc'h a neve.

**Charlemagn**

Ar pez zo bet zo bet; zavit, mibien Emon.
Zevel a reont
Dre zousder ha dre nerz hoc'h euz troc'het warnon;
Dleet eo d'in amzaw va c'holl heb keuz na poan,
P'am euz, da vihana, 'n em drec'het va unan.
Breman, c'heomp da dy ho mamm, da dy ho tad,
Kalon an daou re goz a drido gant ar stad;
Goude, teufoc'h ganin da veva em falœz,
Vit toll sked hag henor war va rouantelez.

**Renod**

Touet 'm euz, eur pennad, kwitât greg ha kastel
Evit difenn ar groaz en dro d'ar Be Zantel;
Hogen, va marc'h Boyard a roïn da Roland,
P'hini zo bet ouzin evel va breurgwellan.

**Roland**

Trugare d'id, Renod: ouspenn ar c'hrenva gwas,
Ar muïa karantek a renkez bean c'hoas

**Charlemagn**

Mœs, pa zonjan, pelec'h eo tremenet Moji?

**Moji**

Non, je dirai que tu es le plus fort des hommes,
Si tu peux briser la chaîne de ton orgueil ;
D'ailleurs, puisque c'est moi qui suis de trop ici,
Tout à l'heure, ma tâche sera terminée en ce monde.
Je ne paraîtrai plus, Charles, devant tes yeux ;
Je me retire du monde pour faire pénitence,
Et pour justifier, u e fois de plus, le dicton :
« Quand le diable devint vieu, il se fit moine ! »

**Charlemagne**

A ton exemple, je courberai sous la loi de Dieu
Ma rancune comme homme, mon orgueil comme roi ;
Venez donc, Renaud, ses frères, et toi,
Que la paix soit aujourd'hui conclue entre nous tous.

**Moji**

Que Dieu bénisse, Charles, et toi et les tiens,
Et au revoir là-haut ! Désormais, Moji sera muet.
Il embrasse les trois autres, et part

**Charlemagne**

Détachez Richard.

**Richard** délivré, tombant à genoux.

Pardon, mon roi !
Je vous servirai fidèlement le reste de ma vie.

**Renaud** agenouillé avec Guichard et Alard

Roi puissant, nous demandons aussi notre pardon,
Et vous rendons à nouveau hommage à genoux.

**Charlemagne**

Le passé n'est plus ; levez-vous, fils d'Aymon.
Ils se lèvent
Vous m'avez vaincu par la douceur et par la force ;
Je dois reconnaître ma défaite sans regret ni douleur,
Puisque du moins, je me suis vaincu moi-même.
Maintenant, nous allons chez votre mère, chez votre père,
Le cœur des deux vieillards se dilatera de joie ;
Puis, vous viendrez vivre avec moi en mon palais,
Pour être la gloire et l'honneur de mon règne.

**Renaud**

J'ai juré de quitter, pour quelques temps, femme et foyer,
Pour défendre la croix autour du Saint Sépulcre ;
Mais, je ferai cadeau de mon cheval Boyard à Roland,
Qui m'a traité comme l'eût fait le meilleur frère.

**Roland**

Merci, Renaud : non content d'être le plus valeureux guerrier,
Il faut que tu sois encore lecœur le plus aimant.

**Charlemagne**

Mais, quand j'y pense, où donc est passé Moji ?

**Renod**

E kreïz lavaret d'emp c'hajê d'eur manaty,
A tec'haz kwit egiz eur bannac'hik avel,
Pe eur vogedennik : c'hoant an evoa, henvel,
C'hoari d'he dud, araog kimiada outhê,
Vit an diveza gwech, eun taol subtilite.



*Divez ar pevar mab Emon.*

T. Ar GARREK.

**Renaud**

Pendant qu'il nous parlait de se retirer dans un monastère,
Il disparut à la façon d'un souffle de vent
Ou d'une vapeur : il voulait, apparemment,
Jouer aux siens, avant de prendre congé d'eux,
Pour la dernière fois, un tour de subtilité.



*Fin des quatre fils Aymon.*

T. Le GARREC.

